# TAOLENN



*Pep gwir miret striz*



# Tir na n-OG

## (DOUAR AR YAOUANKIZ)

### barzoneg-telenneg evit sonerez

*Diazezet eo ar barzoneg-mañ war eur gontadenn goz ouezelek, a gaver dindan meur a zoare, o tisplega penaos ez eas ar barz Osian da Dir na n-Og gant Nia Benn Aour, merc'h roue an enez, hag e vevas eno ganti e-pad tri c'hant vloaz. Eun deiz, eme ar gontadenn, e teuas d'ezañ c'hoant da welout e vro goz. Hag e lavaras Nia d'ezañ, mar lakafe e droad war dir Iwerzon, ez afe da goz hag e varvfe. Hag e respontas-heñ na ziskennfe ket diwar e varc'h. Mont a reas Osian a-dreuz ar mor betek Iwerzon. N'oa mui beo e geneiled koz, ha bihan oa an dudou, ouz o c'heñveria gant ar re gent. Eun deiz m'edo o kantreal war e varc'h, e welas Osian hanter kant den o klask sevel eur maen war vur eur c'hastell, nemet n'oa ket enno an nerz d'hen ober. Hag e lavaras-heñ e lakafe ar maen en e lec'h, m'en defe kement a garfe a voued. Roet e voe d'ezañ pez a c'houlenne. Tra ma save ar maen e torras senklenn an dibr ; koueza 'reas Osian d'an traoñ ; dont a eure raktal da veza eun den kabac'h ha dall ; mervel a reas ; beziet e voe eno ; savet e voe eur grugell-vein war e vez hag engravet e voe e ano war eur peul ogam.*

## TUD AR C'HOARI

OSIAN : *Barz.*
NIA BENN-AOUR : *Merc'h Brenin Tir na n-Og.*
HEMOLC'HERIEN, MERC'HED, MICHEROURIEN.

## RANN I

*Eur frankizenn en Enez Razlin, war aod Iwerzon. Rec'hell ha koad a-zehou hag a-gleiz. Ar mor a vez gwelet e-kreiz etrezo, ruz, dindan liou kuz-heol an diskar-amzer. E klever son kern o kana er pellder, ha kon-hemolc'h o harzal. Digreski ' ra goustad ar sklerijenn. Dont a ra* OSIAN *hag an* HEMOLC'HERIEN *war wel eus ar c'hoad. Chom a reont a-sav trôet war-du ar mor.*

OSIAN (*en eur sellout ouz ar mor ha staga da gana*) :

Diwez izel d'hon deiz hor boe,
Ha tavet ar c'hon-puze ;
Didalvoud eo 'd'in gortoz,
Leunia 'n neñv 'ra nivl an noz
Gant eur wan donemone bet
Koad Razlin, 'vel gwiad spesou ;
Livet eo ar c'hornog ec'hon
Gant liou an aour, ar gwad, ar gwin ;
Na tener ar mor dindanomp
Gant he dour-sall 'vel kleze 'trezomp
Hag Erin-hont, hag argant an eon
En-dro d'he aod 'vel gougenn lin ;
Deomp eno, ma c'hellimp genel
    C'houek hiraez,
Hag he flega d'achanterez
    Hen an delenn !



AN HEMOLC'HERIEN :

Deomp eno, ma c'hellimp genel
    C'houek hiraez,
Hag he flega d'achanterez
    Hen an delenn !

*Mont a ra an* HEMOLC'HERIEN *kuit. Dont a ra eur plac'h war wel o tont diouz an aod hag e tenesa ouz* OSIAN. *Stoui a reont an eil dirak egile. Sellout a ra ar plac'h ouz ar mor, hag astenn he dourn war-du ennañ,* OSIAN *avat a gendalc'h da sellout outi.*

OSIAN (*evel outañ e-unan*) :

Par ne deo ar roz
D'an divoc'h daouruz-mañ,
Skedusoc'h ar goantenn
Nag alarc'h war an donn.
Par ne deo ar mel,
En derenn, d'he muzell,
E-keñver liou he beure
E tislivfe ar gwin,
(*ouz ar* PLAC'H) :
Ene ar mor !
O, lavar d'in-me
An ano kaer
A roer d'it-te.

NIA (*o sellout outañ ivez*) :

Nia Benn Aour,
    En hor bro c'hlan-ni,
Eo 'n ano, o barz,
    A roer d'in-me.

OSIAN : Nia Benn Aour !
Gwa na ven unan
Eus gwizien ar vro
'Azeule da zremm ;
Ene ar mor,
O ! lavar d'in-me
Ha krouet 'voe eur vro
A-us pe dindan zour
Gant he bleuniou ker c'houek,
Hag he goulou ken boull,
Ken c'houek, ken boull hag ' out-te !

NIA : Merc'h oun-me da Ri ar Yaouank,
M'eo e zouar e glas an donn ;
Ne zeu eno arouez kozni,
Gwalleur na gloaz n'hon gwano mui.
Pleza meuleudi d'az kanennou flour.
Osian hael, em boa klevet, —
E tivlazfe ar c'han plijusa,
Ene, e-keñver da gan-te !
Henoz dired, Osian garet,
Roeñvomp-ni d'an aber wenn,
Ez po, an donn o skei dindanomp,
Karantez dizoan, ar stered ouz krec'h.
Dired, dired !

OSIAN : Erin garet,
Erin c'hlan, he dour arc'hant !

NIA : Henoz dired ! Ne deo Erin
Nemet noz d'hon pradou-ni !

OSIAN : Glac'har gloazus mont diouz Erin,
Dioueri eur bed karet eo ;



NIA : Ez po madou diouz da galon,
Buhez na sigur na poan na gloaz !
Pradou, kommou, bodou deliek,
Hinon hañv d'az laouenaat ;
Meuleudi telenn evel mel,
Mil a berlez, ha va c'halon.
Henoz, dired !

OSIAN : Eur pred, gortoz !

NIA : Henoz dired !

OSIAN : Mar ne dan
Goañv hepken e ve va buhez,
Hepdi ne vefe mui hañv !
Nia garet !

NIA : Henoz, dired !

OSIAN : Nia ! deus gant va ene,
En da c'houlou ez an da heul,
Deiz ' vezo 'lec'h ma vezi !

NIA : Setu 'r gouel war aod ar mor, —
Er vag, ar stered us-penn,
Eomp war an donn, flour dindanomp,
Roeñvomp-ni d'an aber wenn.

AN DAOU : Setu 'r gouel war aod ar mor, —
Er vag, ar stered us-penn,
Eomp war an donn, flour dindanomp,
Roeñvomp-ni d'an aber wenn.

*Digreski 'ra ar goulou goustad, ken na vo teñvalijenn louet. Dont a ra an* HEMOLC'HERIEN *war wel eun*

*eil gwech. Chom a reont a-sav da sellout ouz* OSIAN *ha* NIA. *Ar re-mañ ivez 'zo a-sav o sellout war-du ar mor, ha* NIA *a astenn he dourn etrezek ruzell diweza an heol er pellder.*

MERC'HED (*en disgwel*) :

Lec'h 'mañ 'n heol o liva 'r mor,
Noz pe veure, e glaou beo,
Hep ar reuz trist anaout finvez,
Da viken e vaner yaouank.

*Kerzout a ra* OSIAN *ha* NIA *d'an traoñ etrezek an draezenn.*

AN HEMOLC'HERIEN : Allas ! Allas ! Allas !

*Mont a ra an* HEMOLC'HERIEN *diwar wel. Klevout a reer o c'hlemm o pellaat. Dont a ra an noz.*

## RANN II

*Eur frankizenn en enezenn Tir na n-Og, e-kreiz etre koad ha bleuniou. Dont a ra* NIA *war wel hag e selaou. E klever evel son kerdin a-bell. Kreski 'ra hag echui. Mont a ra* NIA *er skeud.*

MERC'HED (*en disgwel*) :

Neb en deus koun a vo dalc'het
Dudi ar c'houn eo 'n hiraez
Hir-c'hortoz, sed ar galon,
Dre c'hlac'har hir hen bevezer.

*Dont a ra* OSIAN *war wel.*
*Chom a ra a-sav ha selaou evel ma ve o klevout*



*eun dra bennak. E klever er pellder evel dasson kerniel hag harzadeg kon, ha neuze moueziou gwazed o kana :*

Deomp eno ma c'hellimp genel
C'houek hiraez,
Hag he flega d'achanterez
Hen an delenn.

OSIAN : C'houek hiraez ! peseurt geriou ?
Peseurt hud 'zo o kenderc'hel ?
Achanterez hen an delenn,
Peseurt hud zo 'c'h ober se ?
Dousat Enez ar Yaouankiz,
Ha re zinamm eo da gened
Evit mirout kalon hedro
Den da viken, a hoalas-hi ?
Dousat c'hoant ! Setu m'eo deut
Eus Erin d'in-me hiraez, —
Erin ribl-mor hep e bar,
Pe lec'h 'mañ, perlezenn ar mor ?

(*Dont a ra* NIA *war wel goustad eus kreiz ar c'hoad*)

Nia goant ! Em c'hreiz e teuas
Evit Erin eul lamm hiraez
Erin c'hlan he red arc'hant,
Furm heol e gwalenn ar mor,
Dired, er pardaez, deus eur wech
Dioustu ganen eno !

NIA : Taol evez d'eur ger n'eo gaou,
Va ene, a laran-me ;
Eno, mar dez eun eur,

Ha te marvel, diouz dibr d'an douar,
Hep ket a var ne zistroj
Ken morse davedoun-me !

OSIAN : Da garantez ouz va entana,
Penaos 'c'hoarvezfe ganin se ?

NIA : Gweñvet en deus lies goañv
En Erin yen mousc'hoarz an hañv,
Ha te manet yaouank marzus
Hep ar reuz trist anaout finvez,
'Kreiz madou ec'hon heoliek,
Kuñva neñv Tir na n-Og ;
Mar lakez goude 'n amzer
Troad d'al leur war dir da vro,
Tra displijus eo ar gozni,
Tremenvan taer 'vo da hini.

OSIAN : En Erin e fell d'in chom
Eun eur sioul, Nia zous !

NIA : Dre Erin wer mar kerzez,
Hounnez vo 'n eur az trec'ho-te.

OSIAN : Erin ar mor ! Eno ' mañ
Ar wazed 'm eus c'hoariet
Ganto ha diwezatoc'h
Kaset war-gil an estren ;
Lez gwelout da goad eun eil gwech,
Erin ar mor hir-eonek !

NIA : Dre Erin wer mar kerzez,
Hounnez 'vo 'n eur az trec'ho-te !



MERC'HED *(en disgwel)* :

Dre Erin wer mar kerzez
Hounnez 'vo 'n eur az trec'ho-te !
Chom 'lec'h m'emañ an euriou
Leun a hud d'az laouenaat,
Heol hañv hag avel ivez,
'Vel ar mel, balzam bepred.

*Tra ma vo'r merc'hed o kana, e chom* OSIAN *ha* NIA *da sellout an eil ouz egile.*

OSIAN *(en eur astenn e zaouarn da* NIA*)* :

Sked an heol war ar mor lufra
Patrom trid va c'halon-me,
O, va dousder, dalc'h va daouarn
En da zaouarn gwan ha gwenn.

Va dous, digor da zaoulagad kuñv,
Skedusa re ' welis-me,
War deñzoriou kuz koundouniou
Glan ha doun da galon-te.

Pled da-unan, sell strad pella
Islonk va daoulagad-me,
Eno 'weli tan eur galon
Glanaet gant da c'houlou-te.

En dro ' teuin d'it, va dous,
Daea bro ha neuï mor,
Hep enkrez ' enebfen ankou
Evit dont ez kichen-te !

*Mont a ra* OSIAN *kuit war e gil. Stoui ra dirak* NIA. *Steuzia. Chom a ra* NIA *da sellout war e lerc'h.*

MERC'HED *(en disgwel)* :

Chom 'lec'h m'emañ an euriou
Leun a hud d'az laouenaat,
Heol hañv hag avel ivez,
'Vel ar mel, balzam bepred !

*Digreski 'ra ar c'han bepred, betek tevel er pellder. Tre ma wanaio ar c'han, e kresk ar sklerijenn betek diskouez* NIA *en he sav en he holl splannder evel eun delwenn e-kreiz ar frankizenn, hag he sellou bepred war-du ar mor.*

## RANN III

*En Iwerzon. Tachenn ti koz* OSIAN. *Mein strewet amañ hag ahont. Micherourien o tougen mein da adsevel eur vur, hag eur mestr o sellout outo.*

AR VICHEROURIEN *(o kana)* :

Sed al lec'h 'voe ti ar c'han
C'houeka a savas Osian
Gwechall goz. Eur strouezeg eo
Saliou ar Gedern hizio ;
Met bremañ e savimp-ni
Eul lez all.

AR MESTR : Setu, tudou,
Dister sevel hon savadur,
Ken bihan ez eo hor mein !
Evit kêr hon tadou kadarn
E fell d'eomp o mein en dro.



AR VICHEROURIEN :

E fell d'eomp o mein en dro
Da gêr hon tadou kadarn,
'Vel e deiz ar c'han ijinus,
C'houeka a savas Osian.

*Mont a reont kuit. Dont a ra* OSIAN *war wel, war e varc'h, en tu all d'ar vur, ha sellout ouz al labour. E klever kan ar vicherourien o steuzi pell.*

OSIAN : Trist eo n'eus hizio meneg
Eus ergerz va c'heneiled ;
N'eus, 'lec'h oa kantadou kent,
Ano eus unan anezo ;
Va annez amañ hizio,
Setu, dismantrou noaz eo !
Reuz ivez eo, pa gounan,
'Vel oa dec'h dindan bleuñ 'n hañv,
Ha lugern gwrez c'hlan an deiz
Gant aour o toi 'r mogeriou
Enebou glan, strollad beo
Lies froud gwin, kanadeg c'houek ;
Glan oa, digalon hizio,
Plijus oa, ha gouez eo !
Ez an en-dro. O va dous
Nia Benn Aour ! Na ven deut
D'ar pradou glas d'o c'hlaskout,
En tarz-deiz, ha me eürus !

*E tro* OSIAN *kuit hag ez a er-maez a wel. Dont a ra ar vicherourien en-dro gant eur maen bras, hag e lakaat war an douar e-tal ar vur.*

AR VICHEROURIEN :

Da gêr hon tadou kadarn
E fell d'imp o mein en dro,
'Vel e deiz ar c'han ijinus,
C'houeka a savas Osian.

*Klask a reont sevel ar maen ha c'houita. E teu* OSIAN *war wel eun eil gwech en tu-hont d'ar vur war e varc'h, ha sellout outo.*

OSIAN (*evel outañ e-unan*) :

Ec'h adsavont muriou koz-louet
'Voe kaer dec'h — va annez-me,
Nemet, sevel, ken gwan int
'Keñver ar re o savas kent !

(*Ouz ar* VICHEROURIEN)

D'in-me, gwazed, pa vennfen
Hep mar aes 've sevel se,
Ha lakaat war ar vur bremañ
Pez a fellfe d'eoc'h, va-unan !

AR MESTR (*en eur sellout ouz* OSIAN) :

A zenjentil, a c'houlli,
Frankiz 'vit se a rofemp d'it ;
Eur burzud padus e vefe
Kaout nerz ar re hen savas !
Peseurt priz a c'houlenni ?

OSIAN : Se, eur wech, a fellfe d'in, —
Tañva 'r gwin c'houek a event
En eur c'hob aour en Eire kent !



AR MESTR : Roet ar c'hob aour d'ezañ,
Gant gwin hen vrenin ar vro,
Ar gwin ruz c'houek a roent
'Vit eun taol kaer en Eire kent !

*Degas 'ra unan eus ar* VICHEROURIEN *eur c'hob gant gwin ennañ da* OSIAN.

AR VICHEROURIEN (*hag* OSIAN *oc'h eva*) :

Gwin d'ar gour hag awen c'hlan,
Ar gwella holl, eme ar c'han
C'houeka a savas Osian.

Osian, penn kened ar yez,
Hoalet gant ar mor dreist e donnou hir
Ma n'e weljod mui abaoe !

*Daoublega 'ra* OSIAN, *sevel ar maen hag hel lakaat war ar vur. Tra ma ra kement se, e torr senklenn e zibr, hag e kouez d'an douar. Deredek 'ra ar* VICHEROURIEN *davetañ d'e sevel : eun den koz kabac'h eo.*

AR MESTR : O ! glac'har, peseurt tasmant
Disliv a zen 'n e lec'h 'zo deut !

MERC'HED (*en disgwel*) :

Dre Erin wer mar kerzez,
Hounnez 'vo 'n eur az trec'ho-te !

OSIAN (*gant e vouez o krena*) :

O, va enkrez, kleo, va dousder,
Daouliou skorn war ziskenn out,

Nerz ar galon-mañ a sempla,
Galv en-dro, en-dro, he c'hred !

O addigor va daoulagad,
Nivl o dalc'h, n'az kwelin-te ;
Kloz 'mañ ar marv du-noz en-dro d'in,
Deut ar c'hastiz, tizet oun.

Nia, va dous, mar ne vennez
Gervel en-dro va c'halon-me,
Nia, sed ar c'hlemm diweza
Deuet noz — harluet oun !

*(E kouez d'an douar maro)*

AR VICHEROURIEN *(o'n em voda en dro d'ezañ) :*

Allas ! Allas ! Allas !

MERC'HED *(en disgwel)* :

Dre Erin wer mar kerzez
Hounnez 'vo 'n eur az trec'ho-te !
Neb en do koun a vo dalc'het
Dudi ar c'houn eo 'n hiraez :
Hir-c'hortoz, sed ar galon,
Dre hir c'hlac'har hen bevezer ;
Ni a zo laouen ha yaouank
Hag heñ trist en e dremenvan ;
Ni hep reuz hag hor buhez
'Vel ar mel, balzam bepred,
Hag heñ trist en e dremenvan
Ha ni da virviken yaouank.

*Hag ar c'han pelloc'h-pell, tra ma tigresk ar sklerijenn, hag ez echu pa ne vo nemet eur skleur o tiskenn war ar* VICHEROURIEN, *en o sav, oc'h ober eun hanter gelc'h en-dro da gorf* OSIAN.



Diwez

T. GWYNN JONES

troet diouz ar c'hembraeg

gant ABEOZEN

13/6/41

# SKIANT VREIZ

## PENNAD IV

### TAOLENN VREIZ

*Ar wir Vreiz a zo anezi : ez spered emañ. E pep tra vreizek, klask ar pez a zo tosta d'ar wir Vreiz. Se hepken a zo gwirvoudek ha beo.*

Perc'henn out da briziusa tra a c'hellez kaout war an douar. Perc'henn out da Vreiz. Ha pa vefes da-unan, Breiz a vefe anezi. Ez spered emañ. E-lec'h emaout emañ Breiz. Ha Breiz ne c'hell ket mervel, nemet mervel a rafes ivez.

Ar vro a zo d'it : ar parkeier, ar c'hoadou, ar meneziou, an hentou, ar gwenodennou, ar stêriou, ar goueriou, an aberiou, an traezennou ha betek kerreg an aod. Skiant Vreiz a zesko d'it penaos meiza ar berc'henniez-se ha trei anezi da c'hounid war eun dro evidout hag evit Breiz.

Ar yez a zo d'it. Kement ger a zo enni a zo graet evit da servij ha da blijadur. Kement a vez lavaret, kanet ha skrivet e brezoneg a zo evidout, d'it da gaout dudi, netra nemet abalamour ma 'z eo lavaret, kanet ha skrivet er yez a garez.

Herez Vreiz a zo d'it : kement tra gaer ha talvoudus lezet gant da c'hourdadou, tiez ha savaduriou,



arrebeuri, listri, kizelladuriou, gwiskamantou, adalek an traou uhela betek an traou izela.

Herez Keltia a zo d'it : kement skrid, kement kan, kement mojenn o deus savet ar Gelted ; hag ouspenn o c'huriou en istor ; hag o yezou, o anoiou, o c'hredennou, o lezennou, o lidou, o boazjou, o arzou, o ijinereziou ha kement merk o deus lakaet er broiou ec'hon bet aloubet ha piaouet ganto.

Kaer az pezo ober, biken ne zeui a-benn da niveri, nebeutoc'h c'hoaz da anavezout, da holl binvidigeziou. Kement-se, ha muioc'h, a zo degaset d'it gant Breiz, ha n'eo ket evel madou difrouez ha maro, hogen evel andoniou da frouezusaat ha da vevaat da vuhez.

Taol da sellou bremañ ouz an dud a zo en-dro d'it hag ouz pez a reont. Na sell ket ouz ar re varo, ar re gousket, re an Amvoud. Sell ouz re ar Gwirvoud, pe ouz ar re a zo o stourm war ar vevenn etre Gwirvoud hag Amvoud, ha klask enno hag en o oberou darn ar Gwirvoud, hag an darn-se hepken.

Da genta e kavi en o zouez gwir Vreiziz eveldout, o ren o holl vuhez e Breiz, netra nemet gwirvoudegez enno. Gra da vad eus o labour hag o skouer. Rak oc'h ober evelto e tizi pal uhela ar wenvidigez.

Neuze e kavi tud niverusoc'h, gwir Vreiziz ivez, hogen gwanoc'h o nerz-youl, o tremen darn eus o buhez er Gwirvoud, hag an darn all, kluchet e teñvalijenn an Amvoud. An traou a reont a zo briz evelto : gwirvoudek hag amvoudek a bep eil, pe aliesoc'h bemesk-ha-mesk. E-keñver ar re-se, d'it da heulia bepred ar reolenn-mañ, anezi unan eus reolennou aour Skiant Vreiz :

*Nep piou bennak ha nep tra bennak a zo eun*

*tamm gwirvoudegez ennañ a rank beza doujet diouz an tamm gwirvoudegez-se hag an tamm gwirvoudegez-se hepken.*

N'hellez chom dizeblant ouz tra vreizek ebet. Arabat d'it koulskoude chom dall ouz ar c'halz pe nebeut a dalvoudegez a zo gant an dra-se. Eun doare hepken ac'h eus da vuzulia talvoudegez an dra : klask pegement a wirvoudegez a zo ennañ.

Da skouer : eur skrid savet e brezoneg. Gwirvoudek eo ar skrid netra nemet abalamour da se. Ma n'eus mann a bouez ennañ evit Breiz avat, nemet ar yez, arabat d'it mont da lakaat ar skrid-se e-skoaz gant eur skrid brezonek all, ennañ danvez magus evit ar vro, da lavarout eo, ennañ gwirvoudegez ouspenn gwirvoudegez ar yez.

Skoueriou all a welimp bremaik en hor barnadenn eus an emzao hag al lennegez vreizek. Ha daoust ma rank Skiant Vreiz beza didruez a-wechou ouz tud pe traou 'zo, ret eo kounaat e van atao doujus en o c'heñver, en abeg d'an elfenn pe d'an elfennig vreizek-se a ra ma c'hell o renka e-touez an dud hag an traou beo.

## PENNAD V

## AN EMZAO BREIZEK BARNET HERVEZ SKIANT VREIZ

1. *Pep strivadenn graet evit Breiz a zo darn eus an Emzao.*

2. *Keit ha ma ra an Emzao gant eur yez ha n'eo ket brezoneg, amvoudek eo, pe dost.*



3. *N'eus Emzao gwirion nemet an hini a ra gant ar brezoneg, a vez harpet war ar brezoneg.*

An ano a Emzao breizek a roer d'ar strivadeg evit Breiz, ne verñ war be dachenn. Disheñvel-tre e c'hell beza pal an emzaverien. Skiant Vreiz, ha na sell nemet ouz ar pez a zo, ha na gont ket ar pep all, a wel an emzao evel eur c'hresk natur : Breiziz emskiantek o vale war hent al levenez, hag oc'h aoza levenez d'ar Vreiziz emskiantek evelto, dre gaeraat ha pinvidikaat Breiz.

Da varn an emzao ez an amañ eus an izela d'an uhela, eus ar strivadennou a zo an nebeuta a wirvoudegez enno d'ar re a zo enno ar muia.

Izel-izel, en dounderiou-se ma vez pep tra enno rannet etre gwirvoud hag amvoud, o klask sevel a-wechou, hag atao en arvar da goueza a-nevez, emañ an emzao ha n'en deus ket c'hoaz kavet sklerijenn pe youl a-walc'h da ober gant ar brezoneg. Peuz amvoudek ez eo. Ha ne rank Skiant Vreiz e venegi nemet en abeg d'an tammig dister a wirvoudegez a zo ennañ : eun derou eo, eur werelaouen, mat da zihuna tud 'zo diouz o gwall huñvre ha da ziskulia d'ezo ez int Brezoned. Met ret eo beza war evez ha diwall : ken gouest ez eo an emzao-se da lakaat Brezoned dihun-mat da gousket. Rak kement a amvoudegez a zo ennañ ma sach muioc'h a dud d'an amvoud marteze eget na gas d'ar gwirvoud. En doare ma tistruj muioc'h eget na sav, evel al louzeier-se a zebr ar c'horf war zigarez yac'haat ar gouli. E-keñver an emzao-se e rank ar Breizskianteg heulia aketusoc'h c'hoaz eget kustum ar reolenn : kemer an

tamm gwirvoudegez a gavez, ha lez ar peurrest, ha n'eus ket anezañ.

Atao war ribl an amvoud, disheñvel-krenn evelkent diouz an emzao breizek divrezonek, ez eus an emzao brezonek divreizek, emzao ar re a ra gant ar brezoneg hep kaout gwir garantez ebet ouz Breiz, zoken o kaout kasoni outi a-wechou. Ar re-se ne gemeront hor yez nemet da c'hounit arc'hant, pe da vruda e-mesk ar vrezonegerien eur gredenn relijiel pe bolitikel ha n'he deus netra da ober gant Breiz. Harp a roont d'ar brezoneg peurliesa, oc'h astenn e dachenn hag e zalc'h war ar bobl. Gwirvoudek int eta, ha doujañs a c'hellomp kaout en o c'heñver en abeg da se. Met diouto ivez ez eus da ziwall. Rak ne dint nemet stummou hep danvez, plantennou o kreski war gef gwezenn Vreiz hep gwriziou diouto, hag o kinnig he mouga eun deiz pe zeiz.

A-us d'an emzao-se e sav an emzao breizek ha brezonek war eun dro. Ennañ ez eus gwirvoudegez, hogozik netra nemet gwirvoudegez. Bez' ez eo, evit gwir, unan eus an traou priziusa hon eus war an Douar, rak heñ eo a zo levenez ha pal hor buhez.

Arabat e vefe d'imp koulskoude lakaat pep darn eus an emzao-se war an hevelep pazenn. Pelloc'h el levr-mañ e klaskimp dizolei kement si fall a vir ouz ar Vrezoned emskiantek da seveni c'hoant o c'halon. Pez a c'hoarvez evit an dud kemeret hini dre hini, a c'hoarvez ivez evit an oberou savet a-gevret, eur vrumenn douellus o kuzat re alies o gwirvoudegez, hag o kinnig kas d'an traoñ pep gwirvoudegez o deus.

Setu perak e laka Skiant Vreiz war eur bazenn izel a-walc'h c'hoaz an emzaoiou breizek ha brezonek diazezet, — nann war an diazez gwirion, an



diazez n'eus nemetañ, Breiz, — met war diazezou estren, amvoudek peurliesa : an emzaoiou a lavar ez int kristen, komunist, etrevroadel, hag all, ha breizek war eun dro. Saotret e vez an emzaoiou-se gant tri si penna ar Vrezoned :

1. Al lentegez, a vir outo da ziskleria splann ar wirionez dirak an dud, hag a zoug anezo da glask eur goudor pe eun digarez (kristeniez, komunistiez, etrevroadelez, hag all) da veza degemeret gwelloc'h pe lezet e peoc'h gant rummadou tud hag a dalvez nebeutoc'h eget netra, hag i beuzet penn-kil-ha-troad en amvoudegez.

2. Al leziregez, a ra ma ne gavont gwech ebet an nerz da zisranna ar pez a zo pouezus en o buhez diouz ar pez a zo dibouez. Gwasoc'h eo ar si-mañ eget al lentegez. Rak kompren e rafed c'hoaz e *lavarfe* eun emzao ez eo stag ouz eur gredenn relijiel pe bolitikel, ma kredfe dre ar gaou-se servija gwelloc'h Breiz. Met beza lezirek a-walc'h da gredi ez eo gwir ar gaou-se a zo koulz lavaret eun torfed.

3. Ar spered-bugel, a ra ma koll emzaoiou 'zo kalz eus o galloud gant tabutouigou dister, e-lec'h mont war-raok gant al labour bras, a zo dreist da vihanderiou an dud hag an amzer.

An emzaoiou a zo breinet gant ar siou-se a ranker disfiziout diouto, gant aon na dafed, en eur rei re a harp d'ezo, da rei harp d'ar siou fall war eun dro.

War ar bazenn uhela eta e laka Skiant Vreiz an darn-se eus an emzao a labour evit Breiz hag evit Breiz hepken, glan ha digemmesk. Ar re-se n'eus ket da c'houlenn zoken petra a rankomp ober en o c'heñver, peogwir o rei harp d'ezo ne reomp nemet

rei harp d'imp hon-unan. Arabat ankounac'haat koulskoude ez int etre daouarn tud hag a c'hell fazia ha skuiza. Diwallomp eta da fallgaloni m'o gwelomp o koueza. Dalc'homp soñj atao emañ Breiz en hor c'halon. Ha pa ne vefe emzao ebet, en hor c'halon e chom, ken splann ha ken nerzus ha biskoaz.

(*da genderc'hel*)

GAWAIN.



KANENN-DAOU

*Heñ.* A va ene, deomp da ziskuiza
War ribl an Elorn boull ha sklintin
E skeud lano ar bodou kelvez.

*Hi.* An dour a gan war ar bili,
Etre mein lenkr ar roudour.
Er red e fiñv ar geot glas
Evel bleo Morgan en avel.

*Heñ.* Barr eo hor c'halon a levenez.
Par da sellou war va daoulagad,
Ha lez da zorn krenus em dorn.

*Hi.* Warc'hoaz 'c'hell dont doan pe reuz
Ha marteze liñsel an Ankou
Sebelia trumm hon eurvad bresk.

*Heñ.* Petra 'ra se peogwir az karan !

*Hi.* Petra 'ra se peogwir am c'harez !

*Heñ.* D'it hepken vezin betek mervel.

*Hi.* Kevret chomimp e noz ar maro,
Ha, mar bez garo hor planedenn,
Sklaer e vo bet en oabl an hañv.

*Heñ.* Klev lamm an dluz e skluz ar vilin,
Sut ar voualc'h er bodou kelvez,
Ha trid va c'halon ouz da galon.

*Hi.* N'eus evidomp dec'h na warc'hoaz.
E pleg va skoaz klud da benn
Hag hunomp huñvre hor c'harantez.

*O-daou.* Hor c'harantez kaer 'vel eun huñvre.

ABEOZEN.

Eur pennad naturouriez

# AR JENTILEZ

## gwarezlec'h an evned

N'anavezit ket baradoz an douar ? Baradoz douarel an evned, a fell d'in lavarout. Nann ? Eun enezeg n'eo ken, oc'h astenn a-us d'an dour he c'heinou du. Digoad ha moal e hañval, a-bell, ar baradoz-se da veza, ha buhez ebet ne c'hell, a gredfed, bout eno, rasklet ma vefe diwar an enezennou gant an avel walarn. Hogen kement-se n'eo nemet touell, hag an hini en deus gweladennet meur a wech ar Jentilez, paneogwir ez eo eus ar Jentilez a gomzomp, a oar pebez buhez a verv eno en-dro d'ar c'herreg, er brousgwez, er raden, e-touez ar brug, louzaouenn-ar-mammou e bleuñv, bokedou-an-hañv ha bleuniou-ar-goukoug (a zispak eur miz kentoc'h eget war an douar-bras, pe dost) pa zeu an nevez-amzer.

Emañ ar Jentilez dirak aodou Perroz, taolet er mor eul leo bennak diouz beg-douar Ploumanac'h, en eur regennad oc'h en em astenn eus ar c'hornog etrezek ar reter. Penna enezennou ar strollad-se eo : Enez-ar-Manac'h, d'ezi dek devez-arat hanter a c'horread ; Enez Vono, d'ezi c'houezek devez-arat ; an Enez Plat, d'ezi unnek devez-arat ha kard ; Enez



Valban, d'ezi daou zevez-arat hanter ; hag Enez Rouzig, d'ezi seiz devez-arat.

N'eus nemet Enez-ar-Manac'h a gement a ve annezet gant an dud ; mirerien an tour-tan gwenn savet warni, ar goulou anezañ 56 metrad a-us da c'horre ar mor. E gwir, e-pad ar c'houec'h miz kaera eus ar bloaz e teu bezinerien da chom war an Enez-Plat, e lochennou plenk ha mouded. A-hend-all avat, emañ an enezennou all e-maez beli an dud : rouantelez an evned eo.

E Malban ha dreist-holl e Rouzig e kever evned dibar, anvet e Perroz, perrokidi-mor : ober a raimp anezo perrokidi-mor Perroz-Gireg dre ma n'int nemet eun eilouenn eus gouenn ar perrokidi-mor (1). Ar re-mañ holl, o-unan, a zo evned eus rummad ar berraskell (berraskelleged).

Ha gant-se ez eo perroked-mor Perroz eun evndour. Evel m'hen ro ano e rummad da c'houzout, ez eo berr e ziouaskell. Berr eo e baoiou ivez, ar pez na harz ket outañ, daoust da gredenn meur a hini, da gerzout mat-a-walc'h war ar douar. Roeñvek int evel re an holl evned-dour hag evel e holl genouennidi ez eo Perroked-mor Perroz eun neuñver hag eur splujer dispar.

Eun troated ment en deus e gorf ; e askell he deus c'houec'h meuted (eskellhed : tost da zaou droated). E lost, n'eus nemet daou veuted d'ezañ, e bao eur meuted. E bigos avat a zo bras : daou veuted pe dost.

(1) Ano latin ar perroked-mor eo *Fratercula* hag e reer *Fratercula artica* eus hini Perroz.
Eilouennou all eus ar ouenn-se (*Fratercula*) eo : ar *Fratercula corniculata*, o veva e Striz-mor Behring, al *Lunda cirrata*, o veva en Enez-Paol (Mor Kamtchatka), ar *Fratercula glacialis*, o veva e lodenn hanternoz ar Mor Atlantel, h. a.

Eun disterdra ez eo bihanoc'h ar barez eget ar par.

N'eo ket digened ivez e wiskamant : wat-benn ez eo du, ha gwenn dindan, gant eun dro-c'houzoug du. A-wechou e vez bevennet a loued pluñv e gein. E zioujod a zo ivez louet, hag e lagad sklaer a c'hall beza a liou gant eur berlezenn.

Lavaret em eus uheloc'h e oa ar perroked-mor eun evn dibar : bez 'ez eo, gwir, rak dibaot-kenañ eo dre ar bed, hogen e meur a geñver all ez eo muioc'h c'hoaz.

Bep bloaz, da goulz ar para, e wisk e « zilhad-eured » evel an evned all ; da lavarout eo, kaeroc'h ha lufroc'h e teu e stuc'h da veza. Hogen n'eo ket a-walc'h gant hon perroked-mor : fellout a ra d'ezañ kemma stumm e bigos ! Kreski ha kaeraat a ra hemañ neuze. A-raok da se, e oa moan hag uhel evel hini ar perroked, ha melen-ruz e liou, ha setu ma teu kreskennou outañ : roufennadou ha gwiskadou korn. Kemma a ra al liou anezañ war ar marc'had : donet a ra ar beg anezañ da veza rusoc'h hag al lodenn all arc'hlas, nemet ar roufennadou a vez melen pe arvelen.

Ha n'eo ket holl, rak en tu-hont da se, evit klokaat ar gwiskamant-eured, e teu a-us da lagad ar perroked-mor eur follenn gorn, stumm eun tric'horn bihan ha liou arc'hlas d'ezi, ha dindan al lagad, eur vandenn arc'hlas hag e korn ivez.

E dibenn miz Eost e koll an evn an holl ginkladuriou-se : en em zistaga a ra ar follennou korn diouz e bigos ha diouz tro e lagad. N'eo ket lufr ken e bluñv : disneuziet eo ar perroked-mor evel eun all en e lec'h.



*

*   *

E vevlec'h boutin eo moriou Hanternoz Europa ha Groenland, a lavarer (Mor Skourn an Hanternoz). Pa zeu koulz ar para hag ar sevel-neiziou, adalek dibenn miz Meurz e tiskenn perrokidi-mor Perroz war-du broiou tommoc'h. Tud a zo hag a lavar ez eont a-wechou betek an Inizi Kanaria. Pez a zo sur, d'ar Jentilez e teuont bep bloaz, dreist-holl war Rouzig ha Malban.

Ha setu eun dibarder c'hoaz : kerkent ha degouezet en enezennou e krog (ar par dreist-holl) dioustu da doulla e neiz en douar. Dre-se e soñjer e tle kreskennou e bigos talvezout d'ezañ evit al labourkleuzia ha turia-se. Ober a ra an evn eur riboul a zaou pe tri droated en douar, an digor anezañ a vent gant meilh an dourn. Pep re evned he deus he riboul hogen gant daou pe dri riboul e c'hall beza an hevelep digor.

Gwechou 'zo e ra ar perroked-mor e neiz e faout eur garreg, ha lies a wech hen gra e ribouliou koz a vez distouvet ha skarzet gantañ. Unan bennak en deus dezrevellet e ra ar perrokidi-mor gwechou all o neiziou e toullou ar c'honikled a zo ken stank war ar Jentilez (?).

Kempennet e vez an neiz gant ar barez e penn pella ar riboul ; geot ha bezin munut lakaet war an douar a ya d'ober anezañ. Eno e c'hello ar vammberroked dozvi he vi. He vi am eus lavaret ? Ya. Eur vi hepken ar bloaz ne vez dozvet ken ganti. Eur vi bras a-walc'h paneogwir e vez alies tremen daou veuted hed d'ezañ, hag eun tamm muioc'h eget eur meuted hanter led. Arc'hlas pe arwenn eo.

Rankout a ra ar barez chom eur 35 devez bennak war wiri : neuze e tilluk eul labousig goloet a varbluñv peuzdu war-benn ha gwenn dindan. Moan ha begek eo e bigos, hogen ne vez ket pell o vrasaat. Bep eil tro ez a ar vamm hag an tad da gerc'hat boued d'ezañ : peskedigou bihan. Ken na vez gouest da nijal ha da neuial, da lavarout eo, eur seiz sizun bennak goude e c'hanedigez, e chom al labousig war e chet. Ken na vez deuet da hanter e vent e chom e varbluñv gantañ. Adalek an eizvet sizun e vez desket tamm-ha-tamm gant e gerent da droiata pe war nij, pe war neuñv en-dro d'ar c'herreg. Neuze e krog da spluja ivez. Ha pa vo deuet Hanter-Eost, serz ar re yaouank ha dinec'h ar re goz, e kemer ar bagad evned penn an hent war-du an Hanternoz, etrezek Moriou ar Sterenn, en eur leuskel o c'hriadennou raouliet.

Nijal mat a ra ar perroked-mor, peurvuia a-rez d'an dour da glask e voued ; neuñvial mat a ra ivez, hogen evel m'hen lavaren uheloc'h, eur splujer dreist eo, pa c'hall, a-hervez, chom tost da zaou vunud dindan an dour da besketa : beva a ra diwar pesked bihan (talareged, kezekenned, splot) ha diwar kresteneged bihan.

N'eo ket eun evn spontik : tostaat a c'heller outañ hep na glaskfe tec'hout. Ha gant-se, briz-hemolc'herien, diavaezourien, evel just, a rae o mad eus dizaon ar perrokidi-mor evit laza eun niver bras anezo, goude ma n'eo ket mat o c'hig da zebri. A-drugarez Doue, gwarezet e vez o buhez bremañ dre lezennou bet douget diwar o fenn bremañ 'zo eun tregont vloaz bennak. Anez, e oant aet holl da get.

Gwir eo, e ra an eoul a vez taolet er mor gant al listri kalz a zroug d'ar paour kaez evned-mor, hogen,



en eneb, ar peoc'h a gavont war ar Jentilez a sura o amzer-da-zonet evit hon brasa dudi ha plijadur.

▼

Ar perrokidi-mor avat n'emaint ket o-unan o veva hag o paotaat war Enezennou ar Jentilez. Daou genrummad d'ezo a zeu di ivez : eur berraskell bihan (*alca torda*) hag ar c'hrak-berraskell kabellek (*uria troile*). An daou verraskelleg-mañ ne zozvont nemet eur vi ivez.

Evel just e kever kalz a ouelaneged war an inizi ha pergen : *ar ouelanenn arc'hantet* (*larus argentatus*) hag *ar gouri* (*larus fuscus*) : ar ouelanenn-mañ eo duoc'h kalz he c'hein eget eben.

Eus rumm ar gouelaneged, e teu a-wechou ar morwennilied d'ober o neiz war hon aodou. Ano re ar Jentilez e latin eo *Sterna Fluviatilis.* Laboused mistr int gant o fennou du, o c'hein peuz glas hag o c'hof gwenn.

Ar morvrini a zeu d'ober o neiziou war ar c'herreg en-dro d'an enezeg, ez eus daou eilrumm anezo : *ar vorvran voutin* (*phalacrocorax carbo*). Du eo, gant eun adsked glas-gwer d'e stuc'h. *Hag ar vorvran gribennek* (*phalacrocorax cristatus*). Houmañ, da goulz ar para, a zoug war he fenn eur bouchad pluñv ; a-hend-all ez eo muioc'h glas-gwer he stuc'h eget hini ar vorvran voutin.

Eun evn-mor kaer ha bras, pa c'hell e vent beza tost da dri droated hed, a gejer gantañ, gwechou 'vez, en-dro d'an inizi. Garz-Bugelez an hini eo (*Sula bassana* e latin). Bagadou girzi-Bugelez a zeu, bloaveziou' vez, d'ober o neiz war ar c'herreg. Gwenn eo o fluñv nemet bevenn an diouaskell a vez du

a-wechou. O figos a zo glas-louet hag o faoiou louet o tenna d'an arc'hlas pe d'ar glas-gwer teñval.

Ha piou n'anavez ket eun herberc'hiad all eus an enezennou : an evn anvet *Haematopus ostralegus* e latin ha pig-vor pe morbig e brezoneg ? Gwenn ha du eo e zilhad, e baoiou ruz ha melen-ruz e bigos.

Hag ar Satanig ? (2). Eul labousig-mor eo, hag a blij d'ezañ nijal uhel a-us d'an dounvor er wall-amzer hag er barrou-avel. « Diougan a amzer fall » eme an dud-a-vor, « a vez atao gantañ ». Eul loenig dinoaz n'eo ken koulskoude, paoiou roeñvek d'ezañ, gwisket e du, nemet e gof a zo gwenn a dachadou. Pemp pe c'houec'h meuted ment n'en deus ken. Hag e ziouaskell moan, hiroc'h eget e lost, a laka warnañ neuz ha stumm ar wennili, ar pez en deus douget kalz tud d'e gammgemerout evit ar vorwennili.

Evel ar perroked-mor, e vev an holl evned-mañ dreist-holl diwar pesked bihan (beleien, kezekenned, talareged), preñved (leoged, kalc'hud, pistiz) pe diwar krestennegedigou.

▼

Ouspenn an evned paoroeñvek meneget amañ a-us, e c'heller merzout c'hoaz evned all er Jentilez ha dreist-holl war Enez-ar-Manac'h, muioc'h a c'hlas-vez warni ha daoust — (pe dre) — m'eo annezet gant an dud.

Ar golveni, ar bitraked, ar sidaned, ar beufiged o deus grael o annez eno. Ar goukoug end-eeun a zeu da glask bod eno en nevez-amzer. Re-all ne reont nemet tremen eur pennad, anezo golvaneged : golva-

(2) *Santenig* e Groe ha *satanite* e galleg. E latin *Hydrobates pelagicus.*



nig-ar-c'harz, ar flisterig-dour, ar pinsin, ar pabaour, ar bisiglaou ; — pe c'hoaz hirc'hareged : ar morlivid, ar glujar-vor, ar c'hefeleg-mor, h.a. —

Gwelet ez eus bet eno c'hoaz o tremen : piged, koulmed a bep doare, turzunelled ha me 'oar-me ? Ar vorwaz a zeu ivez da gantreal en-dro d'ar c'herreg er goañv ; hag ivez o plava en aezenn flour an nevez-amzer pe an hañv, uhelik, a-us da gein du eun enezenn, setu ar falc'hun boutin (*falco peregrinus*, pe falc'hun pirc'hirin). O c'hedal gallout plaouia war eur c'hrigner pe eun amprevan all bennak emañ. Allas ! labousedigou a ya d'ober boued d'ezañ a-wechou !

Ha pa 'm bo anzavet ouzoc'h ez eo re verr va skiant da gomz d'eoc'h eus kement loen-pluñv a vev eno (rak bez' ez eus evned all, dedennus o doare evel ar vran-veur ha na gever nemet eno e Gwalarn Europa), e c'hellot lonia ganin a-zivout an inizi « gwenn », ma kresk ha ma vleuñv louzaouenn-ar-mammou ha louzaouenn-ar-goukoug kreiz etre an neñv hag ar mor : eno emañ baradoz an douar evit hor breudeur askellek.

Jakez KONAN, 30/5/41.

# GWERZ KER-IZ

## gant Olier Souvestr

**aozet evit ar skingomz**
**gant Roparz Hemon**

*C'hoarierien :*

GRALON
GWENOLE
AR PRINS
AHEZ
AN DISPLEGER
AR C'HANER
AR GANEREZ

DIGORADUR

*Digoradur gant al laz-seni war destenn « Petra 'zo nevez e Kêr-Iz », gant bombard ha biniou.*

KANER. Petra 'zo nevez e Kêr-Iz,
Ma'z eo ken foll ar yaouankiz,
Ma klevan-me ar biniou,
Ar vombard hag an telennou ?

*Sonerez izel e-pad ma komz an Displeger.*

DISPLEGER. Petra 'zo nevez e Kêr-Iz,
Ma'z eo ken foll ar yaouankiz,



Ma klevez-te ar biniou,
Ar vombard hag an telennou ?

N'eus e Kêr-Iz netra nevez :
An ebatou a vez bemdez.
N'eus e Kêr-Iz nemet traou koz :
An ebatou a vez bemnoz.

Bodennou drez 'zo diwanet
Ha dor an ilizou prennet ;
Ha war ar beorien o ouela
Ez iser ar chas d'o drailha.

*Ar sonerez a dav.*

Da c'houezek vloaz an holl verc'hed
N'o deus doue 'met ar pec'hed.
Ha da ober e gurunenn,
E roont o c'haera rozenn.

Ahez, merc'h ar roue Gralon,
Tan an ifern en he c'halon,
Er penn kenta eus an diroll
A gas d'he heul ar gêr da goll.

*Sonerez gorrek ha pounner, o padout e-keit ha ma lavar an Displeger ar poz da heul :*

Sant Gwenole, gant kalonad,
'Zo bet meur 'wech o kaout he zad,
Ha gant daerou, an den-Doue
En deus lavaret d'ar roue :

GWENOLE. Gralon, Gralon, laka evez

En dizurziou a ren Ahez.
Rak tremenet 'vo an amzer
Pa skuilho Doue e goler.

E-lec'h ma oa c'hoarzadeg kent,
E vo neuze skrignadeg-dent ;
E-lec'h ma oa kanaouennou,
E vo neuze skrijadennou.

## KEVRENN I

*Sonerez war destenn C'hralon, o paouez kerkent ha m'en deus lavaret an Displeger an diou werzenn da heul :*

DISPLEGER. Ar roue Gralon, spouronet,
E verc'h en deveus kelennet.

GRALON. Va merc'h, va merc'hig, Gwenole
'Zo deut d'am c'havout adarre.

AHEZ. Deut adarre gant e ardou ?
Re vat oc'h, va zad, d'e selaou.

GRALON. Deut adarre gant e furnez ;
Me 'gred e lar ar wirionez.

AHEZ. Kasit hennez diwar ho tro,
Gant e furnez, hastit afo.
Ar venec'h-se 'zo korkerien :
Ne glaskont 'met an aluzen.



Dalit, va zad kaez, ar yalc'h-mañ ;
Pa zeuio, roit-hi d'ezañ.
Goulennit digantañ, seven,
Evidoun ober eur bedenn.

GRALON. Mont a ra kuit en eur c'hoapaat.
N'he deus mall nemet d'am c'huitaat.
Met, diskaret gant ar gozni,
'M'eus ken a nerz da stourm outi.

## KEVRENN 2

*Sonerez war destenn Ahez e-pad ma komz an Displeger.*

DISPLEGER. Ahez, a zo skuiz gant he zad,
Evit mont diouz e zaoulagad,
He deus graet gant drouksperedou
Eur palez kaer tost d'ar skluziou.

Eno, gant hec'h amourouzien,
Emañ fenoz an abadenn.
Eno, en aour hag er perlez,
Evel an heol e par Ahez.

KANEREZ. O palez sklaer, o palez splann,
Uhel ha balc'h, e beg al lann,
E-harz an tevenn dic'houdor,
Pintet 'tre an oabl hag ar mor.

Touriou mistr toennet-arc'hant,
Peuliou aour, doriou olifant ;

Daoust d'ar bed, palez, te a vir
Eun huñvre laouen deut da wir.

Minic'hi sart ar yaouankiz,
Manati dizakr an drantiz,
Pa yud kreñv an donn gounnaret,
Kreñvoc'h c'hoaz e c'hoarz an orged.

PRINS. Plijadur d'eoc'h er palez-mañ,
Merc'hed jentil ha paotred skañv,
Plijadur d'eoc'h ha nozvez c'hren.
Me 'zo eur prins a vro estren.

DISPLEGER. Ar prins 'zo gantañ dilhad ru,
E vleo hir a zo flour ha du.
Birvi 'ra e holl izili.
'Mañ e zaoulagad o tevi.

AHEZ. Prins kaer, pa'z oc'h ken hegarat,
Er palez-mañ bezit deut-mat,
Ya, bezit deut eus ar gwella
Ma anavit an traou falla.

PRINS. Neuze em bo degemer mat :
Dizale e welot ervat
Ez oun er fall ken brao desket
Hag an Hini 'n deus e grouet.

AHEZ. Mar kirit, prins kaer, ho pedin
Da ober eun dro-dañs ganin.
Ha neuze, gwasa ma c'hellimp,
A-enep Doue e touimp.



## KEVRENN 3

*Sonerez-koroll.*

DISPLEGER. Ahez hag ar prins, 'n eur zañsal,
'Zo degouezet e korn ar sal.
Bremañ e chomont en o sa.

PRINS. Prinsez Ahez, n'ouzoc'h netra ?

Kerc'hit d'in-me eus a Gêr-Iz
Veseilhou santel an iliz ;
Kerc'hit kroaz ar C'hrusifiet,
Eun ostiv sakr, hag e welfet.

AHEZ. Kement-se 'vo kavet timat,
Du-hont e-barz iliz va zad.
Rak va zad diot c'hoaz a gred
En trompler-se a Nazared.

DISPLEGER. Tri den a red e berr amzer.
Diskaret o deus an aoter.
Hag an traou sakr a zo douget
Etre o daouarn milliget.

Ar prins ruz p'en deus o gwelet,
A-greiz e galon 'n deus c'hoarzet.
Emañ o youc'hal, joa ennañ.

PRINS. Plijadur d'eoc'h er palez-mañ !

Sellit penaos, gant va botou,
E vruzunan ar veseilhou,
Hag e flastran ar grusifi,
Hag e tufan war an osti.

DISPLEGER. Bremañ, dirazo-holl en noaz,
En eur gana malloz d'ar Groaz,
E ra, e seiz stumm disheñvel,
Koroll ar Seiz Pec'hed Marvel.

*Al laz-seni a c'hoari Koroll ar Seiz Pec'hed Marvel.*

## KEVRENN 4

PRINS. C'houi 'wel penaos, me, ar Prins Ru,
'Oar lakaat Doue war e du.

AHEZ. Mez a rankfen kaout, ha glac'har :
Ahez he deus kavet he far.

PRINS. Va dousig koant, merc'h da C'hralon,
Ha muia-karet va c'halon,
Ha n'hellfen-me ket, e nep giz,
Gwelout alc'houez skluziou Kêr-Iz ?

AHEZ. Va zad a zoug en e gerc'henn
Eun alc'houez aour diouz eur chadenn.
Va zad bremañ a zo kousket,
Ha kaout an alc'houez n'hellan ket.

PRINS. Va frinsez, ho pedi a ran.
Amañ d'ho treid en em strinkan.
Ho pet truez ouz va sellou,
Karget a dan hag a zaerou.



## KEVRENN 5

*Al laz-seni, o c'hoari testenn C'hralon, a eil izel an Displeger e-pad ar gevrenn-mañ.*

DISPLEGER. Hep gouzout ar pez a dremen,
Bremañ, eur pennad ac'halen,
En e balez, ar roue koz
A zo kousket e-kreiz an noz.

Kambr baour Gralon ne deus enni
Netra nemet eur grusifi,
Deuet a zourn eur mignon ker,
Sant Kaourintin, eskob Kemper.

Netra nemet eun aviel,
Roet c'hoaz gant eun den santel,
Roet d'ezañ gant Gwenole,
Evel eur merk a garante.

Kaer en e gozni 'vel eun ael,
'Mañ kousket roue Breiz-Izel,
Hag en-dro d'e dal, e vleo gwenn,
A ra, dispak, eur gurunenn.

Ahez, Ahez ar brinsez fall,
Evel pa vije skoet dall,
En e gambr, hep aon rak Doue,
A zeu da laerez an alc'houe.

'N eur vale skañv war veg he zroad,
E tosta ar verc'h ouz he zad,
Ha goustadik, eus e gerc'henn,
E tenn, hep c'hoarzin, ar chadenn.

## KEVRENN 6

KANER. Kêr Iz, kêr veur, kêr villiget,
Da noz diweza 'zo deuet.
Dereat oa d'it mont da goll
'Kreiz ar c'han ha 'kreiz ar c'horoll.

'Dan da doennou diniver,
A-vern e tev ar gouleier.
O, sioul ha seder, ra luc'hint
Eur pennad c'hoaz, ... hag e varvint.

Paotred lik ha plac'hed hudur,
Tañvait doun ar blijadur.
War darlamm tomm hoc'h izili
'Mañ eul liñsel yen o serri.

*Daoulamm eur marc'h.*

DISPLEGER. Piou 'zo du-hont gant ar ru,
Pignet war eun inkane du,
Hag heñ d'an daoulamm war e gein,
Ken na strink an tan diouz ar vein ?

Hennez eo kannadour Doue,
Degaset en Iz d'ar roue ;
Hennez eo abostol ar feiz,
Sant Gwenole, karet e Breiz.

*An daoulamm a dosta.*

Tostaat a ra 'n eur c'haloupat,
En e zourn dehou e vaz-abad,
Hag eur stol aour war e sae wenn,
Hag eur c'helc'h tan en-dro d'e benn.



*An daoulamm a baouez.*

Setu-heñ 'tal dor ar palez,
E-lec'h 'mañ kousket tad Ahez.
Diwar e varc'h, an den santel
A c'halv, en noz, a vouez uhel.

GWENOLE. Gralon, Gralon, sav hep dale,
Sav evit heulia Gwenole.
Sav evit tec'hout rak ar mor :
Skluziou Kêr-Iz a zo digor !

*Trouz tonnou hag avel, mogeriou o tizac'ha. Kurun.*

DISPLEGER. Hag ar roue koz, trubuilhet,
E-maez e wele 'zo sailhet.

GRALON. D'in-me, d'in-me, va marc'h prima !
Siouaz, peurgollet ar gêr-ma !

*E-pad peurrest ar gevrenn, trouz tonnou hag avel, kurun, daoulamm kezeg.*

DISPLEGER. Ha war e varc'h, e berr amzer,
E kerz da heul e vignon ker.
Ha war o lerc'h, en eur yudal,
E lamm an tarziou o ruilhal.

Ahont, ar brinsez dirollet,
Hec'h amouroaz ganti kollet,
Dre Gêr-Iz, a-gleiz hag a-zeho,
A gantre, dispaket he bleo.

Klevet 'deus daoulamm ar c'hezeg,
A-raok ar mor o teredek.

Dre al luc'hed, gant nec'hamant,
Ec'h an'vez he zad hag ar Sant.

AHEZ. Va zad, va zad, mar am c'harit,
War ho marc'h skañv va c'hemerit.

DISPLEGER. Hag hep respont, an tad tener,
A sav e verc'h war an talier.

*Trouz an tonnou a gresk.*

Kerkent, ar mor a vuana.
'Mañ an den santel o krena.

GWENOLE. Gralon, Gralon, taol an diaoul-se
Diwar dalier da inkane.

DISPLEGER. Koulskoude c'hoaz, leun a enkrez,
An tad a zalc'h ar bec'herez.
Met ar Sant a ra sin ar groaz,
A zeu hag a sko gant e vaz.

Kerkent, mestrez an droukspered
A ruilh er mor bras fuloret.
Ne glevit ket, tost d'ar roue koz,
Eur c'hoarz skiltrus e-kreiz an noz ?

*Eur c'hoarz a zasson.*

Marc'h Gralon, skañvoc'h hep dale,
A sailh prim da heul Gwenole.
Hag al loen, gleb e beder gar,
A lamm eus ar mor en douar.



KEVRENN 7

DISPLEGER. Bremañ, aet da Vari Vorgan,
Ahez ouz skleur al loar a gan,
A gan hag, en eur vousc'hoarzin,
A grib er mor he bleo bezin.

KANEREZ. Kompez ar mor ha sioul an aer,
Da ven ez i-te, pesketaer ?
Sell du-hont, e goueled an noz,
Kornzigor, dor eur Baradoz.

'Rez an dour, eus doun ar greier,
Goustadik e fraoñv ar c'hleier,
Ha war an traez, ouz troad ar run,
Merc'hed ar mor a zo dihun.

Merc'hed ar mor 'zo dihun-mat.
Deus daveto prim da dañvaat
Pok burzudus ar mil orged,
Na faster dioutañ nepred.

*Sonerez war destenn Ahez ha trouzig kleier.*

KLOZADUR

DISPLEGER. Da sav-heol, ar Sant ha Gralon
A bign betek lein Menez-C'homm,
A zo e dreid e-barz an traez
Hag a sell ouz Douarnenez.

Ac'hane, roue Breiz-Izel
War e lerc'h 'n deus taolet eur sell.
Met, e-lec'h Iz gant he dek dor,
Ne wel bremañ nemet ar mor.

KANER. Ar mor bras en deus aloubet
Pep bali, pep leur ha pep straed.
'Lec'h ar gwez, ar bezin a ra
Pallennou ruz ha limestra.

En iliz-veur, 'lec'h ma kane
Kurusted drant, er chantele,
Bremañ, peskedigou e-leiz
A c'hoari laouen 'hed an deiz.

'Lec'h ar brini, ar morgizier
A neiz e tour bras ar c'hleier.
'Hed ar garidou, tro-ha-tro,
E fiñv o brec'hiou divalo.

GRALON. Eur gêr am boa eus ar c'haera,
Ha setu-hi aet da netra.
Va merc'h kaez a zo aet da goll.
Va c'halon a zo frailhet holl.

GWENOLE. Gralon, Gralon, klev Gwenole,
Gralon, d'an daoulin ganin-me.
Den koz, moustr ez kreiz ar glac'har,
Ha kouez d'an daoulin d'an douar.

Dispak d'an avel da vleo gwenn,
Ha stou da dal 'barz ar boultrenn.
Doue da genta, ar bed goude.



GRALON. Ra vo graet bolontez Doue.

*Al laz-sèni a stag gant kantik Rumengol, izel-izel da genta.*

DISPLEGER. O sevel diwar e zaoulin,
Dindan tan flamm heol ar mintin,
Gralon a wel, 'dreuz e zaerou,
O luc'ha Maen Ruz ar Goulou.

Hon tadou-koz, war ar maen-se,
O doa skuilhet gwad d'eun doue.
Ha bremañ e lavar Gralon,
Harpet ouz brec'h kreñv e vignon :

GRALON. Du-hont, en eñvor a Gêr-Iz,
E savin d'ar feiz eun iliz.
Hag evit testeni d'an holl,
Hec'h anvin : iliz Rumengol.

Rak ahont, e-tal an daol-vaen,
E lakin ar Werc'hez da ren.
Ha bep bloaz, en enor d'ar Groaz,
E rin ober eur pardon bras.

Eno an holl dud ankeniet
A gavo d'o foaniou remed
Ha silvidigez d'o ene,
Dre c'hras Vari, gwir vamm Doue.

Pa vo meur a zoue maro,
Ha kouezet meur a goad dero,
Eun deiz, diouz ar peder avel,
E teuio di pobl Vreiz-Izel.

Neuze, ma vez soñj eus Gralon,
E vo lavaret a galon :
« Bras ar burzudou a zo bet
E-barz an amzer dremenet. »

*Kantik Rumengol a dregern uheloc'h-uhela.*



# REOLIADUR

# ARNODENN AN TREC'H

Evit lakaat muioc'h a helebini etre ar re a fell d'ezo deski pe beurzeski ar brezoneg, en deus savet OBER, er bloavez 1937, eun arnodenn, anvet AN TREC'H, daou zerez enni : *an Trec'h Kenta*, hag an *Trec'h Meur*.

## TREC'H KENTA

1. DANVEZ (danvez eil skol dre lizer OBER) :

a) *Yez.* — Diskouez ez eur gouest da gompren ar brezoneg ha da ober gantañ war dachennou eeun-meurbet. Geriou ar brezoneg eeun (hervez rôet gant R. Hemon en e *Alc'houez ar Brezoneg Eeun*). Yezadur R. Hemon.

Eul levr da studia.

b) *Istor Breiz.* — Darvoudou ha deiziadou brasa an istor.

k) *Douaroniez.* — Studi dre vras (torosennadur, meneziou, stêriou, kêriou, rannadur Breiz e nao eskopti).

d) *Jederez.* — Gouzout konta difazi.

2. Goulennou an arnodenn :

a) *Dre skrid.* — Skrivadenn.
— Goulennou war ar skrivadenn.
— Eur pennad da sevel.

b) *Dre gomz.* — Lenn eur pennad el levr merket da studia.

— Displega geriou ha reolennou danvez ar pennad-se.

— Respont da c'houlennou graet diwar-benn ar pennad pe diwar-benn traou ar vuhez pemdeziek.

— Jederez.

— Istor ha Douaroniez.

## TREC'H MEUR

1. Danvez (danvez skol-uhel OBER) :

a) *Yez.* — Yezadur klokoc'h eget evit an Trec'h Kenta. — Troiou-lavar. — Eun damsell war ar brezoneg rannyezel.

b) *Lennegez.* — Istor berr lennegez Vreiz. Levriou da studia.

k) *Istor Breiz.* — Klokoc'h eget evit an Trec'h Kenta.

d) *Douaroniez.* — Klokoc'h eget evit an Trec'h Kenta (Torosennadur, temz-amzer, doureier, poblañs, pinvidigeziou Breiz. — Anoiou broiou ar bed hag an dud o chom enno).

e) *Jederez.* — Gouzout konta ervat.



2. Goulennou an arnodenn :

a) *Dre skrid.* — Sevel eur studiadenn war eur pennad-skrid bennak pe war eun destenn tennet eus al levriou merket da studia.

— Lakaat e brezoneg eur pennad diwar unan eus ar yezou estren degemeret evit an arnodenn.

b) *Dre gomz.* — Lenn eur pennad, pe e brezoneg reiz ha diaes, pe e brezoneg Gwened, pe e brezoneg direiz.

— Displega al lennadenn, e-keñver an danvez, ar geriou hag ar yezadur.

— Istor ha douaroniez.

— Jederez.

## AN ARNODENNOU

1. Koulz-arnodenna.

Eur vodadeg-arnodi a vo bep bloaz da viz eost, en eul lec'h merket c'houec'h sizun araok da vihana.

Bodadegou all a vo savet bep ar mare gant OBER. War c'houlenn an arnodennidi e c'hello beza savet bodadegou-arnodi all da bep mare, gant ma vo da nebeuta daou o c'houlenn, ha graet o goulenn eur miz en araok.

2. Arnodennidi

N'eus forz piou a c'hell lakaat e ano evit tremen arnodenn an Trec'h.

N'eo ket ret tremen an Trec'h Kenta evit gallout tremen an Trec'h Meur.

Ar re o deus gounezet arnodenn AR SIMBOL a-raok an deiz kenta a viz genver 1938 a zo sellet evel gounezet ganto an Trec'h Meur ; kelennerien OBER ivez. Kement hini a savo eul labour talvoudus e brezoneg reiz a c'hallo beza degemeret ivez gant kuzul OBER.

### 3. ARNODENNERIEN

Kannaded a-berz OBER :

*a*) a evesaio ar skrid hag hen kaso da gelennerien OBER da reiza (ne c'hello ket ar skrid beza reizet gant an evesaerien).

*b*) a lakaio tremen an arnodenn dre gomz hag a verko an notennou roet ganto hag an eveziadennou o devo graet.

### DIVIZOU ALL

1. War ar reoliadur-mañ ne c'hello netra beza kemmet, nemet gant asant dre skrid an diou dredeenn eus kelennerien OBER.

2. Eur skouerenn eus ar reoliadur-mañ hag eus an holl reolennou o tenna d'an TREC'H, a vo kaset da *Ensavadur Breiz*. Ar skrid-se a vo kred evit OBER eus kement a c'hellfe c'hoarvezout.

3. Reoliadur arnodenn an Trec'h, lec'h an arnodennou, roll al levriou da brienti ha kement a c'hellfe kemma doare an arnodenn pe skoliou OBER a vo kaset d'ar c'helaouennou brezonek. Ar skrid moulet war GWALARN a vo kred evidomp.



4. Ar reoliadur-mañ a dorr, evit kement a zo disheñvel, an hini a dalveze betek-hen (ha bet embannet war niverenn 112-113 GWALARN, meurz-ebrel 1938).

5. Talvezout a raio ar reoliadur-mañ adalek an deiz kenta a viz genver 1942.

## DIVIZOU-KLOKAAT DA REOLIADUR ARNODENN AN TREC'H

### DANVEZ AN ARNODENNOU

1. An Trec'h Kenta a zo graet dreist pep tra da rei fiziañs d'ar re a zo krog gant studi ar brezoneg. Euntre e vo eta ar goulennou graet ouz an arnodennidi. Evit ar re a zesk brezoneg diwar eur yez estren e vo goulennet eun anaoudegez piz eus geriadur ar « Brezoneg Eeun ». Evit ar re all e vo taolet evez dreistholl ouz ar reizskrivadur.

2. An Trec'h Meur a c'houlenn eur ouiziegez wirion war ar brezoneg : ret eo beza gouest da gomz, lenn ha skriva ervat. Gouest e tleor en em ziskouez ivez da gompren eur skrid skrivet direiz pe en eun doare rannyezel. An istor, an douaroniez hag ar jedi a vo sellet outo evel danvez-divizout kentoc'h eget evel danvez-studi drezo o-unan.

### DOARE-EMROLL

3. Piou bennak a venn tremen arnodenn an Trec'h

a zle kas da OBER, eiztez da nebeuta araok mare an arnodenn eul lizer-emroll savet hervez ar skouer-mañ :

SKRID-EMROLL

kaset da OBER gant ........ *kentanoiou hag ano* ........
ganet e .................... *kêr ha bro* ....................
d' .......................... *deiziad* ......................
o chom e .................... *chomlec'h* ....................

Pedi a ran OBER da lakaat va ano war roll arnodennidi arnodenn an Trec'h ............ *Kenta pe Meur* ............
a vo dalc'het e ...... *lec'h* ...... d' ...... *deiziad* ......
E ......... *lec'h* ......... d' ......... *deiziad* .........

*Sinadur :*

Ar re a dremen an Trec'h Meur a roio da anaout ar yez estren goulennet evit an droidigez.

Ar re a fello d'ezo beza degemeret e BREURIEZ AN TREC'H a stago kement-mañ ouz o fennad-emroll (1) :

Emaoun e soñj, ma c'hounezan, goulenn beza degemeret e « Breuriez an Trec'h ».

4. Ar re n'o defe ket kaset o skrid-emroll en araok a c'hello evelato beza degemeret deiz an arnodenn. O skrid-emroll a vo kaset da OBER da heul ar poelladennou dre skrid. Neuze avat ne c'hellint kemer evel yez estren evit an droidigez nemet ar galleg.

LEVRIOU DA STUDIA. — YEZOU DEGEMERET

5. Bep bloaz, araok an deiz kenta a viz eost, e vo embannet gant OBER roll al levriou da bleustri warno. Gant al levriou-se e vo graet en arnodennou,

(1) Skridou-emroll moulet a zo bet savet. O goulenn ouz OBER.



etre an deiz kenta a viz genver hag an 31 a viz kerzu er bloavez war-lerc'h.

6. Da heul roll al levriou e vo embannet gant OBER roll ar yezou estren degemeret evit troidigez an Trec'h Meur. Talvezout a ray evit an hevelep amzer.

URZIADUR AN ARNODENN

7. Unan eus an evesaerien a vo anvet gant OBER da rener an arnodenn. Kred e vo en e geñver eus kement a c'hell c'hoarvezout e-doug an arnodenn. Heñ eo a zegemero digant OBER danvez an arnodenn hag a lakaio tremen al lodenn dre skrid.

Heñ eo ivez a zastumo an notennou rôet evit al lodenn dre gomz. Degemer a raio al liziri-emroll digant ar re n'o devo ket kaset o re en araok.

Sevel a raio eur skrid-danevell da rei da anaout an doare m'eo bet tremenet an arnodenn.

Kas a raio pep tra : liziri-emroll, poelladennou an arnodennidi, notennou al lodenn dre gomz, dioustu da renerez OBER.

8. Peurvuia e vo lakaet tremen diou lodenn an arnodenn en hevelep deiz. Ma c'hoarvezfe d'al lodenn dre gomz beza ampellet evit eun abeg bennak, ne vefe galvet nemet ar re o defe gounezet el lodenn dre skrid.

9. Evit pep arnodenn (Trec'h Kenta ha Trec'h Meur) e vo notennet al lodenn dre skrid war 60, da lavarout eo e vo rôet 20 poent evit pep kevrenn eus an Trec'h Kenta, ha 30 evit pep kevrenn eus an Trec'h Meur.

Evit pep arnodenn ivez e vo rôet 50 poent evit al

lodenn dre gomz. Pep amprouenn a vo eta notennet war 10. En abeg d'he zalvoudegez hepken e vo notennet war 20 eil amprouenn dre gomz (goulennou war al lennadenn) an Trec'h Meur.

10. Da veza degemeret el lodenn dre skrid e vo ret kaout da nebeuta 30 poent (war 60).

Al lodenn dre skrid gounezet eur wech a zo gounezet evit mat.

11. A-barz gounit an Trec'h ez eo ret kaout da nebeuta 55 poent war 110, 20 anezo da vihana el lodenn dre gomz.

12. Menegou a vo rôet, koulz en Trec'h Kenta hag en Trec'h Meur, d'ar re o devo bet an notennou gwella.

66 poent en holl a ro ar meneg *mat a-walc'h.*
77 — — — *mat.*
88 — — — *mat-tre.*

D'ar re o devo bet ouspenn 95 poent e c'hello beza graet meuleudi ar varnerien.

13. En Trec'h Kenta e vo danvez ar skrivadenn eur pennad tennet eus al levr da studia, pe n'eus forz pe bennad e « brezoneg eeun ».

Raktal goude ar skrivadenn e vo rôet danvez an diou boelladenn all. Eun eur hanter en holl o devo an arnodennidi da bleustri war an diou arnodenn diweza.

Pep amprouenn eus al lodenn dre gomz a bado dek munut d'an hira.

14. En Trec'h Meur e vo rôet div eur hanter en holl evit al lodenn dre skrid. Al lodenn dre gomz a bado daou-ugent munut d'an hira evit pep arnodennad.



15. Ar re o devo gounezet en arnodenn a vo rôet d'ezo, gant OBER, eur skrid-testeni, hervez ar skouer da heul :

SKRID-TESTENI

an .......................... *ano* ..........................
ganet e .................... *lec'h ha bro* ....................
d' .......................... *deiziad* ..........................
a zo bet kavet barrek da c'hounit en arnodenn an Trec'h
.......................... *Kenta pe Meur* ..........................
graet e .......................... *lec'h* ..........................
d' .......................... *deiziad* ..........................
gant an notenn ..................................................

**Ar renerien :**

16. Pep evezier ha pep arnodennad en devo ar gwir da glemm ouz OBER enep da rener an arnodenn. Het e vo d'ezañ avat :

*a*) gortoz ken na vo echu an arnodenn.

*b*) sevel e glemm dre skrid.

Pep galloud en devo OBER da zivizout diwar benn ar c'hlemmou graet.

## BREURIEZ AN TREC'H

17. Eur vreuriez, BREURIEZ AN TREC'H, a zo savet etre ar re o deus gounezet da nebeuta an Trec'h Kenta hag a ra le :

— da zougen dalc'hmat arouez an Trec'h.
— da gomz brezoneg gant ar re a zoug an arouez.

18. Ouz ar re a venn beza degemeret e Breuriez an Trec'h e vo goulennet eur skrid-emouestla hervez ar skouer da heul :

graet gant .................... *anoiou* ....................
ganet e .................... *lec'h* ....................
d' .................... *deiziad* ....................
o chom e .................... *chomlec'h* ....................

Dre ar baperenn-mañ ec'h anavezan beza degemeret digant OBER an aotre da zougen arouez an Trec'h. Dont a ran da veza ezel eus Breuriez an Trec'h hag ec'h asantan penn-da-benn da reoliadur ar Vreuriez-se.

Toui a ran dougen bepred arouez an Trec'h en eun doare hewel, nemet ret-holl e vije ober ahendall.

Toui a ran komz brezoneg gant kement hini a zougo arouez an Trec'h, n'eus forz pelec'h ha da be vare en em gavfe ganin.

Toui a ran labourat e pep tachenn da astenn ar yez ha da greski he brud. Lakaat a rin dreist-holl va holl youl da sevel eun tiegez brezonek.

Toui a ran ouspenn chom hep presta, rei pe werza da unan bennak an arouez am bezo degemeret.

Sinadur :

19. D'ar re o devo sinet an diskleriadur-emouestla e vo rôet eur baperenn-aotre, hervez ar skouer da heul :

AOTRE

roet gant OBER da .................... *anoiou* ....................
ganet e .................... *lec'h* ....................
d' .................... *deiziad* ....................
o chome e .................... *chomlec'h* ....................

Dre ar baperenn-mañ ec'h aotreomp .................... da zougen arouez an Trec'h, hag hen degemeromp e « Breuriez an Trec'h » goude beza bet digant... eun Diskleriadur-emouestla, hervez ar reoliadur embannet ha sinet ganimp.

E .......... *lec'h* .......... d' .......... *deiziad* ..........

sinadur rener OBER :

sinadur rener « Breuriez an Trec'h » :

## DIVIZOU ALL

20. Ar brezoneg implijet en arnodenn, ken dre



skrid, ken dre gomz, a vo ar brezoneg kelennet gant OBER, da lavarout eo ar brezoneg lennegel unvan.

21. Difennet e vo ouz an arnodennidi ober, e-doug an arnodenn gant paper-skoazell ebet. Difennet e vo dreist-holl ouz ar geriaduriou hag ar yezaduriou.

22. Pep taol dislealded a-berz eun arnodennad e lakaio er-maez eus an arnodenn. Ne c'hello mui tremen an arnodenn, nemet aotre en dije bet adarre digant OBER.

23. Pep tra chomet diziviz a c'hello beza divizet gant OBER, pe, e-doug an arnodenn, gant rener an arnodenn oc'h ober evitañ.

24. Talvezout a raio an divizou-mañ evit an arnodennou tremenet adalek an deiz kenta a viz genver 1942.

## ARNODENNOU AN TREC'H

### Roll al levriou da bleustri evit arnodennou 1942

TREC'H KENTA. — Kenteliou eil skol OBER (ar c'henteliou-se a c'hell beza kaset d'ar re n'o deus ket heuliet ar skol war follennou holl a-stroll, priz : 15 lur).

— *Alc'houez ar Brezoneg Eeun*, gant R. Hemon.

— Levrig istor, douaroniez ha jedi embannet gant OBER.

— *Santez Dahud* gant R. Hemon.

TREC'H MEUR. — Kenteliou skol-uhel OBER (a c'hell

beza kaset evit 15 lur d'ar re n'o deus ket heuliet ar skol).

— Levrig istor, douaroniez ha jedi OBER.

— *Barzaz-Breiz*, ar skrid brezonek eus ar bajenn 39 betek ar bajenn 138 (mouladur 1929), da lavarout eo : *Livadenn Gêr-Iz, Gwin ar C'hallaoued, Bale Arzur, Bosenn Elliant, Marzin, Lez-Breiz, Drouk-Kinnig Neumenoiou, Alan al Louarn, Bran, ar Falc'hon, Loeiza hag Abalard.*

— *Ar en Deulin* Y. P. Kalloc'h, pp. 59-133 (mouladur 1935).

— *Eur Breizad oc'h adkavout Breiz*, R. Hemon.

Evezhiadenn. — Al levrig istor, douaroniez ha jedi a zo meneg anezañ uheloc'h a zo war ar stern. Moulet e vo araok dibenn ar bloaz. Da c'hortoz ma vo prest ec'h aliomp en em servija eus al levrig *Istor Breiz evit an holl* gant J. C. a gaver ouz e heul « geriadur an istor ». En em servija a c'heller c'hoaz eus *Istor Breiz evit ar Skoliou* an ao. Poisson, lakaet e brezoneg gant Gour-na-dec'h pe diouz *Istoér Breih* rannyez Wened, embannet gant « Dihunamb » El levr-mañ e vo kavet eun nebeut notennou douaroniez (pp. 1, 20).

Roll ar yezou degemeret evit
an droidigez en arnodenn
an Trec'h Meur er bloaz 1942.

An arnodennidi a c'hello dibab, gant ma tegouezo o goulenn gant OBER eiztez da nebeuta a-raok deiz an arnodenn, etre ar yezou-mañ evit ober eun droidigez diwarno e brezoneg :

galleg, — saozneg, — alamaneg, — italianeg, — kembraeg.



## EUR SELL WAR VUHEZ HA SKRIDOU

# AN AOTROU TROUDE

An aotrou Amable-Emmanuel Troude a voe ganet e 1803, hag a varvas e Brest d'an 6ᵃ a viz genver 1885. Mab e oa d'an eil-amiral a voe brudet goude emgann-mor Aljeziras. Da skol-ofiserien Saint-Cyr ez eas d'e driouec'h vloaz. Perz a gemeras e brezel Bro-Spagn (1823), e seziz Antwerpen hag e brezeliadennou Afrika. O veza ma 'z ae e yec'hed war wasaat, e kemeras e retred d'ar 24ᵃ a viz eost 1852 (kv. ar gelaouenn vrestat *L'Océan*, niv. an 12 a viz genver 1885). Douget-kaer e voe atao evit yez Vreiz : eur skouer vat ar gred-se evit e genvroiz, ouspenn m'eo bras talvoudegez e oberou e-keñver ar ouiziegez. Diskibl da C'honideg e oa Troude, ha karget e voe gant e vestr war e dremenvan da reiza amprouennou troidigez ar Vibl. Seveni a reas ar gefridi-se a-unan gant Milin, hag e verkas gant eun « T » ar reizadennou a reas da zanevell an dournskrid. An aotrou Milin a genlabouras da oberou all eus ar c'horonal Troude a-c'houde 1856.

Setu amañ oberou penna Troude :.

1842. — Dictionnaire français et celto-breton, par A.-E. Troude, chef de bataillon. Brest, Lefournier, 1842 ; in-8, LXV-594 p.

Troude a lakaas distruja e 1869 ar skouerennou a chome e ti al levrier, eur miliad bennak anezo. Merkomp amañ e voe kemennet e miz kerzu 1846, gant an hevelep levrdi, embannidigez ar « Geriadur Kelt-brezonek ha Gallek » gant Ar Gonideg, hag eur « Yezadur Kelt-Brezonek » gant an hevelep oberour.

1855. — MIGNOUN AR VUGALE. KENTA DARN. Brest, Lefournier ; in-12.

1857. — NOUVELLES CONVERSATIONS EN BRETON ET EN FRANÇAIS pe DIVIZOU GALLEK HA BREZOUNEK. Saint-Brieuc, Prud'homme, 1857 ; in-12, XVI-135 p., hep ano oberour (savet e oa al levrig gant Troude ha Milin).

1860. — VOCABULAIRE FRANÇAIS-BRETON ha VOCAB. BRETON-FRANÇAIS, de M. Le Gonidec, revu par M. Troude, colonel en retraite. Saint-Brieuc, Prud'homme, 1860 ; 2 levr in-18 d'ezo 242 ha 144 p.

Ar « Roll-Geriou » gallek-brezonek se eo a voe adembannet gant an aotrou Vallée e 1919, e ti Prud'homme e St-Brieg, dindan an ano : « Vocabulaire Français-Breton de Le Gonidec — Nouvelle Edition mise à jour et considérablement augmentée. »

1862. — COLLOQUE FRANÇAIS ET BRETON ou NOUVEAU VOCABULAIRE, 6e édition entièrement refondue sur un plan nouveau. Brest, Lefournier, 1862 ; in-12 147 p., hep ano oberour (savet e oa gant Troude ha Milin).

Adembannet eo bet dalc'hmat al levrig-se ; e 1915 e teue er-maez an 12e mouladur, e ti Derrien, levrier e Brest, hag eno e kaver anezañ c'hoaz da brena.

1864. — JEZUZ-KRIST SKOUER AR GRISTENIEN, DA LAVARET EO IMITATION JEZUZ-KRIST... GANT... A. TROUDE



... HA G. MILIN. Brest, Lefournier ; in-18, hep bloaziadur (aotre eskobel eus 1862), 612 p. (gant prederiadennou Lamennais, — 2 lur) ha 432 p. (danevell hepken, — 6 real).

An 9 a viz meurz e skriv *L'Océan* : « Lakaet e vo e gwerz abarz nemeur », e ti Lefournier, levrier e Brest, Ru Vras, daou vouladur eus « L'Imitation de N.S.J.C. », lakaet e brezoneg gant an AA. Troude ha Milin. An daou vouladur-se, unan oc'h enderc'hel prederiadennou Lamennais hag egile gant danevell an Imitation hepken, o deus bet aotre an aotrou 'n Arc'heskob Roazon hag an aotrou 'n Eskob Kemper ». An 28 a viz meurz e lavar *L'Océan* emañ al levr e gwerz hag e tiskler : « Koustet he deus an droidigez-se ouspenn pevar bloavez labour. »

1869. — NOUVEAU DICTIONNAIRE PRATIQUE FRANÇAIS ET BRETON.... par A.-E. Troude, colonel en retraite. Brest, Lefournier, 1870 ; in-8 bras, XXXII-940 p., 2 skoed.

1870. — AR MARVAILLER BREZOUNEK PE MARVAILHOU... DASTUMET GANT... A. TROUDE HA G. MILIN. Brest, Lefournier, 1870. XI-347 p. (brezoneg ha galleg).

1876. — NOUVEAU DICTIONNAIRE PRATIQUE BRETON-FRANÇAIS..., par A.-E. Troude. Brest, Lefournier, 1876, XXIII-823 pages. Kalz bihanoc'h eo bet lod Milin el labour-mañ eget er Geriadur all. — kv. p. VI.

E 1885, goude e varo, e voe aozet eur werz vras war levriou Troude gant al levrdi Lefournier. E-touez roll an oberou lakaet e gwerz e kavomp « Nouvelle Grammaire Bretonne d'après Le Gonidec », eul levr in-12 ; ne roed na bloaziadur nag ano mouler ebet.

Anavezout a reer ivez diwar rolladou-levriou diou oberenn all eus Troude : « Quelques Chapitres de l'Imitation de J.-C. traduits en celto-breton », levrig 32 pajenn, hep bloaziadur, embannet e Cherbourg ; « Pedennou ha lezennou hervez ar Greden gristen », Brest, 1844, 26 pajenn.

L. DUJARDIN.



# PEURUNVANIDIGEZ AR VREZONEG

D'ar meurz 8 a viz gouere 1941 e voe dalc'het e Roazon, e ti ar gazetenn *La Bretagne*, eur vodadeg e sell da beurunvani ar brezoneg. An darn vuia eus renerien ar c'helaouennou brezonek embannet breman, pe kannaded kaset ganto, a gemeras perz er vodadeg, hag ivez eun nebeut yezourien ha tud anavezet evit beza klasket ober ar beurunvanidigez er bloaveziou tremenet.

Lennet e voe eun danevell-skrid savet gant Roparz Hemon. Degemeret e voe, war-bouez nebeut, ar c'hinnigou graet er skrid-se.

Setu aman, berr-ha-berr, ar pez a voe divizet.

## I. — REOLENNOU DRE VRAS

1. Implijet e vo *c'h, w, y* hag *(i)lh* gant an holl, hervez reolennou Emgleo ar Skrivagnerien.

2. Ar son skrivet *o* pe *v* hervez reolennou an Emgleo, hag *ù* hervez reolennou Gwenediz, a vo skrivet *v*.

3. Er geriou diveret diouz geriou oc'h echui gant *ff* e brezoneg-krenn e vo implijet atao an dibenn *ñ* pe *ñv*.

4. An dibenn da verka al liester, skrivet *ou* hervez reolennou an Emgleo, hag *eu* hervez reolennou Gwenediz, a vo skrivet *où*.

5. Ar gensonenn skrivet *z* hervez reolennou an

Emgleo, ha *h* hervez reolennou Gwenediz, o tont eus eur gensonenn-dent e brezoneg koz, a vo skrivet *zh*.

## II. — STROLLAD-STUDI

Eur strollad-studi a zo anvet da resisaat ar reolennou dre vras meneget uheloc'h, ha da sevel reolennou dre ar munud, evit kas da benn en doare gwella peurunvanidigez ar yez.

Setu amañ roll izili ar strollad-se :

An Aotrounez Perrot, Loeiz Herrieu, Ar Floc'h, Bourdelles, Abeozen, F. Kervella, Mary, Le Marouille, Reparz Hemon ha G. Berthou (sekretour).

« Strollad-studi ar Brezoneg » a embanno eun danevellskrid a-benn ar I-a a viz Here 1941.

## III. — LAKAAT DA DALVEZOUT

Diredi e chom evit ar mare ar reolennou merket amañ. Erbedet eo koulskoude o heulia el levriou-skol hag el levriou savet evit ar vugale.



# Eveziadennou hag Eeunadennou da " Envorennou eur Brezonegour "

P. 12, 6[vet] linenn kent dibenn ar bajennad : Robiou. Ar Robiou-se, war a gredan, eo an hini a savas al levr *Histoire des Gaulois d'Orient*, 1866, a zo talvoudus bremañ c'hoaz da lenn dre ma kaver ennañ troet e galleg kalz a bennadou a-zivout ar Gelted diwar dourn skrivagnerien c'hresian ha latin an Henamzer (an hevelep seurd a dalvoudegez a chom stag ouz levriou Amede Thierry *Histoire des Gaulois jusqu'à la domination romaine* ha *Histoire de la Gaule pendant la domination romaine*, ha d'al levriou-se beza warlerc'hiet bremañ, evel hini Robiou, e-keñver Istorouriez ha peurzidalvoudekaet e-keñver Yezoniez ha Denoniez). Arabat ankounac'haat koulskoude ez eo bet savet levr Robiou araok ar c'havadennou bras a hendraouriez a zo bet graet en Azia-Vihana (1).

(1) Diwar-benn ar c'havadennou-se dre vras, lenn levr Felis Sartiaux *Les Civilisations anciennes de l'Asie Mineure*, 1928, ha dre ar munud levriou a-seurd gant Rayet ha Thomas, *Milet et le golfe Latmique*, 1880-1885 ; *Altertümer von Pergamon*, Berlin, 1885 *et seq.* ; Th. Reinach, *Mithridate Eupator*, 1890 ; *Monnaies d'Asie Mineure* (gant kenlabourerez Babelon) ; Fraenkel, Fabricius ha Schuchardt, *Die Inschriften von Pergamon*, 1890-1895 ; Lanckoronsky, *Les Villes de la Pamphylie et de la Pisidie*, 1890 ; W. M. Ramsay, *The Historical Geography of Asia Minor*, London, 1890 ; *Cities and Bishoprics of Phrygia*, 1895-1897 ; *Notes anatoliennes*, war *Rev. archéol.* 1923, I, p. 231-42 ; II, p. 227-32 ; *Anatolian Studies presented to Sir W. M. Ramsay*, Manchester, 1923 ; Judeich, *Kleinasiatischen Studien*, Marburg, 1892 ; Radet, *La Lydie et le Monde grec au temps des Merm-*

Da gaout resisoc'h, founnusoc'h ha liesseurtekoc'h danvez-studi, ret eo trei war levr Felis Stähelin, *Geschichte der Kleinasiatischen Galater*, eil mouladur,

*nades*, 1893 ; Chantre, *Mission scientifique en Cappadoce*, 1898 ; Pontremoli ha Collignon, *Pergame, restauration et description des monuments de l'Acropole*, 1900 ; Pontremoli ha Haussoullier, *Didymes : fouilles de 1895-1896*, Paris, 1904 ; Kern, *Die Inschriften von Magnesia aus Meandros*, 1900 ; Haussoullier, *Etudes sur l'histoire de Milet et du Didymeion*, 1902 ; Human, *Magnesia am Maeander*, Berlin, 1904 ; Wiegand, *Priene*, 1904 ; *Milet*, 1906 ; Chapot, *La province romaine proconsulaire d'Asie*, 1904 ; *L'hellénisme après Alexandre en Asie Mineure*, war *L'Hellénisation du Monde antique*, 1914, p. 303-8 ; *Le Monde romain*, 1927, p. 218-44 *l'Asie-Mineure* ; G. hag A. Körte, *Gordion*, 1904 (5vet stagadenn *Jahrbuch des deutschen archaeologischen Instituts* ; keñveria S. Reinac'h, war *Rev. archéol.* 1904, II, p. 119-25) ; Cardinali, *Il regno di Pergamo*, 1906 ; Hiller von Goertringen, *Die Inschriften von Priene*, 1906 ; *Forschungen in Ephesos*, Wien, 1906-1923 ; Brandenburg, *Phrygien und seine Stellung im Kleinasiatischen Kulturkreis*, 1907 (dastumad *Der alte Orient*) ; *Les vestiges des plus anciens Celtes en Phrygie*, war *Rev. de l'Hist. des Religions*, 1909 ; A. Reinac'h, *Les Colonies militaires de Pergame*, war *Rev. archéol.* 1908-1909 ; da genderc'hel war *Rev. épigraphique* ; *L'Hellénisation du Monde antique*, 1914, p. 12, n. 1 (hengouniou Phrugia : Noe Sangariou, h. a.) ; Hogarth, *Ionia and the East*, Oxford, 1909 ; W. Aly, *Karer und Leleger*, 1909 (war *Philologus*) ; Kluge, *Die Lykier, ihre Geschichte und ihre Inschriften*, 1910 *Das alte Orient* ; Sartiaux, *Villes mortes d'Asie Mineure*, 1911 ; Butler, Littmann, h. a. *Sardis*, I, 1916, *The Excavations, Lydian Inscriptions* ; VI, 1924, *Lydian Inscriptions* ; Picard, *Ephèse et Claros*, 1922 ; Autran, *Tarkondemos*, 1922-1923 ; *Introduction à l'étude critique du Nom propre grec*, 1925 (a bouez-dreist e-keñver hen-dudoniez, hen-gredennouriez, kevredadouriez, istor ha yezoniez) ; Jouguet, *Les Attalides et l'Hellénisation de l'Asie Mineure*, war *l'Hellénisation de l'Orient*, 1926, p. 442-53 ; N. Jokl, *Phryger*, war *Reallexikon der Vorgeschichte*, Berlin-Leipzig, 1927-1928 ; H. von der Osten, *Explorations in Central Anatolia*, Chikago, 1929 ; *Explorations in Hittite Asia Minor*, 1930 ; *Discoveries in Anatolia*, 1933 ; Garstang, *The Hittite Empire*, London, 1929 ; Forrer, *Stratification des Langues et des Peuples dans le Proche-Orient préhistorique*, war *Journal Asiatique*, Here-Kerzu 1930, p. 227-52 ; Friedrich, *Altkleinasiatischen Sprachen*, 1924 ; *Kleinasiatischen Sprachdenkmäler*, 1932 ; Contenau, *La Civilisation des Hittites et des Mitanniens*, 1934.



Leipzig (e ti Teubner), 1907 (2), ha war pennadou-studi A. J. Reinac'h, *Le Pain galate*, war *Rev. celt.*, 1907, p. 225-40 ; *Documents nouveaux pour l'Histoire des Gaulois d'Orient*, id. 1909, p. 47-72 ; *Les Galates mercenaires de Pergame*, war *Rev. archéol.* 1909, p. 11-3. N'heller ket tremen hep anaout levriou Von Bienkowski a-zivout ar skeudennou Kelted diwar dourn Henamzeriz (an anoiou anezo war *Walarn* 76, Meurz 1935, p. 91) ha studiadennou Paol Couissin diwar-benn an armou keltiek er skeudennerez hen-amzerel, war *Rev. archéol.* 1923, I, p. 303-21 ; II, p. 29-87, 213-21 ; 1924, I, p. 29-54 ; II, p. 292-309.

P. 20, ar genta notenn, kamm-niverennet 4, a zo da lakaat warni an niverenn 3 ha da lenn evel-hen : *Ar Sarazin Bras*, diwar dastumad Pengwern, a zo bet embannet war *Groaz ar Vretoned*, niverennou an 8vet hag ar 15vet a viz Kerzu 1912. E-touez kaera peziou dastumad Pengwern eo ar *Sarazin Bras*, par d'ar re wella a zo er *Barzaz Breiz*.

P. 22, diweza ha kent-diweza linenn en danevell : Charlez a Vro-C'hall, Gaidoz, D'Arbois de Jubainville. Charlez a Vro-C'hall eo ano brezonek eur Gall anvet Charles de Gaulle. Desket en doa ar brezoneg ha deuet e oa a-benn d'hen skriva ervat. Peziou-barzoniez ha pennadou komz-plaen diwar e zourn a zo bet moulet war gelaouennou Breiz. A-unan gant ar c'hel-tiegour Gaidoz hag an euskaregour De Charencey, e savas e 1870 eur skrid-goulenn evit ar yezou rann-vrôel a oa da veza lennet dirak ar Strollad-lezenni.

(2) A-zivout an eil mouladur-se, lenn H. d'Arbois de Jubainville, war *Rev. celt.* 1907, p. 431. 1897 eo bloaz ar c'henta mouladur. Gwelout displegadur pe renta-kont al levr er bloavezlad-se eus ar *Rev. celt.*

Brezel 1870-1871 a lakas harz d'hen ober. Ar skridgoulenn-se a zo bet moulet gant Gaidoz e 1903. Diskibl ha mignon da Herri Martin ha da Gêrmarker e oa Charlez a Vro-C'hall. Da glevout hiroc'h diwar e benn, lenn *Rev. celt.* IV, p. 313.

Herri Gaidoz eo an den a savas e 1870 ar *Revue celtique,* renet war e lerc'h (goude e zilez e 1885) gant Herri d'Arbois de Jubainville, ha goude maro hemañ e 1910, gant Jozeb Loth. Labouriou talvoudus a zo bet savet gantañ, dreist-holl war an hengredennou, ha war hengouniou ar werin : *Le dieu gaulois du Soleil et le symbolisme de la Roue,* 1886 (moulet da genta war ar *Rev. archéol.*), *Dis Pater et Aere Cura* (*Rev. archéol.* 1892), *La Réquisition d'amour et le symbolisme de la pomme* (Bloazlevr Skol an Uhel-Studiou, kevrenn ar skiantou istorek ha lizeregek, 1902, p. 5-33), h.a. A-skign war ar c'helaouennou a ouiziegez eo manet labouriou Herri Gaidoz. Biskoaz n'eo bet stummet levriou ganto. Ar penna kelaouennou ma kenskrivas warno eo ar *Rev. celt.*, ar *Rev. archéol.*, ar *Rev. de l'Hist. des Religions* ha *Melusine.*

Eun hir a bennad diwar-benn Herri d'Arbois de Jubainville, da geñver e varo, a zo bet embannet gant Salaün Reinac'h war *Rev. archéol.* 1910, p. 267-86 ; eun notenn war e zivout evel den gant Jozeb Loth war *Rev. celt.* 1910, p. 1-3. War bloaveziad 1911 an hevelep kelaouenn, p. 453-74, e vo kavet eun diverradur eus e vuhez e-keñver gouiziegez ha roll al labouriou savet gantañ (ennan 238 niverenn). Anvet e oa bet, d'an eilvet a viz Genver 1882, da vestr-kelenner er gador a geltiegouriez nevez-savet e Kelenndi Bro-C'hall (Kolach Frañs) ha dalc'het eo bet gantañ ar gador-gelenn-se betek e varo e miz C'houevrer 1910



(ganet e oa bet e Nañsi e 1827). War e lerc'h, e voe kadoriet Jozeb Loth, ha lamet-kuit, digeltieget a-grenn ar gador raktal goude maro hemañ.

Kenta labouriou H. d'Arbois de Jubainville a-zivout an Danvez keltiek a zo bet embannet er bloaz 1867 : *Etude sur le verbe auxiliaire breton kaout « avoir »* (war *Mémoires de la Soc. de Linguistique*) ; *Etude sur la 1*[re] *et la 6*[e] *édition du Barzaz-Breiz* (*Bibliothèque de l'Ecole des Charles,* 6[vet] rummad, Levrenn III). E 1873, e tistrôe d'ar Barzaz-Breiz en e lizer d'an Ao. J. Salaün : *Encore un mot sur le Barzaz-Breiz,* hag e rôe da voula war ar gelaouenn *Archives des Missions scientifiques et littéraires* eur skrid-danevell diwar-benn ar gefridi a ouiziegez a oa bet fiziet ennañ da ober e Breiz-Izel. Da heul eur gefridi-all a ouiziegez e-keñver iwerzonegouriez bet fiziet ennañ da ober e Breiz-Veur hag en Iwerzon er bloaz 1881, ec'h embannas war Levrenn XLII Levraoueg Skol an Dihellou ar gont eus an dournskridou iwerzonek miret e lenndiou Breiz-Veur hag Iwerzon, hag er bloaz 1883 eur roll eus an talvoudusa (gouez da Jozeb Loth), eus lennegez veur Iwerzon : *Essai d'un catalogue de la littérature épique de l'Irlande, précédé d'une étude sur les manuscrits en langue irlandaise conservés dans les Iles Britanniques et sur le Continent* (en-8, CLV-282 p.). Ar skrid-danevell eus e imbourc'hiou en Enezennou Meur ar Gwalarn a zo bet moulet e 1883 war *Archives des Missions scientifiques et littéraires,* trede rummad, Levrenn IX.

An Istor eo en doa degaset Herri d'Arbois de Jubainville d'ar Yezoniez ha d'ar Geltiegouriez. Hoalet e spered gant henistor ha raghenistor Bro-C'hall, e welas ervat n'oa sklerijenn ebet da bara war an

amzeriou-se nemet dre studi ar yezou nevez-keltiek, ha da genta-holl dre studi ar gosa hag ar wella miret anezo, an hini a zarbar (a bourchas) d'eomp an hena rummad skridou : an hen hag ar c'hrenn-iwerzoneg. An iwerzonegou-se eo a zo bet studiet gantañ dreist-holl, hag ar gevrenn eus o lennegez ma vourras ouz he fleustra eo hini an danevellou meur a vrezelouriez hag a emgannerez, kounaet enno giziou, boaziou hag eur bazennad-sevenadur heñvel pe zamheñvel ouz ar re a oa gant Galianed ar c'henta milved kent H. S.

Roll e labouriou diwar-benn Yezoniez ha Keltiegouriez a zo dindanañ daouzek pajenn eus ar *Rev. celt.* (eus an niverenn 87 d'an niverenn 238). Anavezet-mat ano ar re benna anezo gant an dud o deus lennet notennou va skridou (3).

M. M.

(3) E-touez gwella oberennou Herri d'Arbois de Jubainville, er penn kenta anezo, e lake Jozeb Loth e *Recherches sur l'Origine de la Propriété foncière et des Noms de lieux habités en France, période celtique et période romaine*, e ti Thorin, Paris, 1890. Meulet eo bet ivez gantañ e *Etudes sur le Droit celtique* (en eur renta-kont moulet war *Rev. de l'Hist. des Religions* da geñver o embannidigez).



# KEVREDIGEZ ALAMAN AR STUDIOU KELTIEK

Kemennet e voe krouidigez an *Deutsche Gesellschaft für keltische Studien* e niverenn 100 *Gwalarn* (Meurz 1937).

Kemennet e voe war eun dro embannidigez kaier kenta he levraoueg. Eiz kaier a zo bet embannet abaoe. Lavaromp eur ger diwar-benn pep unan.

1. Dr. Helmut Bauersfeld : *Die Entwicklung der keltische Studien in Deutschland* (Displegidigez ar studiou keltiek en Alamagn) ; 1937 ; sellout ouz *Gwalarn*, niv. 100, p. 56.

2. Prof. Dr. Ludwig Mühlhausen : *Die kornische Geschichte von den drei guten Ratschlägen nebst Uebersetzung und Glossar und zwei irischen Versionen in Uebersetzung* (Marvailh kernevek an tri ali mat e-kichen eun droidigez, eur geriadur ha tri heñvelskrid troet diwar an iwerzoneg) ; 1938 ; sellout ouz *Gwalarn*, niv. 119-120, p. 57.

3. Prof. Dr. Ludwig Mühlhausen : *Zehn irische Volkserzählungen aus Süd-Donegal mit Uebersetzung und Anmerkungen* (Dek marvailh-pobl iwerzonat eus kreisteiz bro Dun na nGall gant eun droidigez ha notennou) ; 1939 ; n'hon eus ket bet, siouaz, ar c'haier-mañ betek-hen.

4. Dr. Hilde Poepping : *James Stephens. Eine*

*Untersuchung über die irische Erneuerungsbewegung in der Zeit von 1900-1930* (James Stephens. Enklask war an emzao-nevezi iwerzonat etre 1900 ha 1930) ; 1940 ; eur studiadenn klok-meurbet a-zivout ar skrivagner iwerzonat James Stephens ; evitañ da veza skrivet e saozneg, a bouez eo e labour e-keñver adsavidigez ar C'heltved.

5. Prof. Dr. L. Weisgerber : *Das Bretonentum nach Raum, Zahl und Lebenskraft* (Ar Brezonved hervez al lec'h, an niver hag an nerz-beva) ; 1940 ; unan eus ar gwella levriouigou savet diwar-benn Breiz, kudenn he yez hag he sevenadur, diazezet war eur studi resis eus hor bro, gant kartennou sklaer-tre.

6. Dr. Willy Krogmann : *Breiz da Vreiziz !* ; 1940 ; diellou a-zivout emzao Breiz.

7. Dr. Willy Krogmann : *Vom Fräulein aus Britannia* (A-zivout an dimezell a Vreiz) ; 1940 ; an Dugez Anna evel ma voe kanet e gwerziou alamanek eus hec'h amzer ; gant skoueriou ha daou boltred kaer eus an dugez.

8. Dr. Gerhard von Tevenar : *Bretonische Bibliographie* (Levrlennadur brezonek) ; 1940 ; o rei al labouriou penna embannet diwar-benn hor bro : istor, douaroniez, ijinerez, gwerinoniez, yez, keltiegez, gant eur gevrenn a-ziforc'h evit an embannadurioù brezonek.

Eur c'helou mat ouspenn : emañ ar *Zeitschrift für keltische Philologie* o paouez embann eun niverenn. Burutellet e vo amañ dizale.

Moulerez 17, ru d'Algesiras Brest — *Ar Merour* : Y. Drezen

